# LEVRIOU

**BARZHONEGOU**

Roparz Hemon. — BARZHONEGOU (Skridoù Breizh).

**ROMANTOU HA KONTADENNOU**

Roparz Hemon. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZH (Skridoù Breizh).

Abeozen. — HERVELINA GERAOUELL (Skridoù Breizh).

Abeozen. — DREMM AN ANKOU.

Roparz Hemon. — KLEIER EURED (Skridoù Breizh).

Y. V. Kerwerc'hez. — EN UR RAMBREAL (Skridoù Breizh).

Jakez Riou. — AN TI SATANAZET (Skridoù Breizh).

**C'HOARIVA**

PEMP PEZH-C'HOARI BERR (Skridoù Breizh).

**SKIANTOU**

Lan Devenneg. — TRAONIENNOU HA KANIENNOU-MOR (Skridoù Breizh).

Per Denez. — KORF AN DEN (Skridoù Breizh).

**BEAJOU**

Y. F. Kaba. — TREMA AN HEOL O SEVEL (Skridoù Breizh).

GWALARN

Niv. 165

MAE 1944

20-vet BLOAVEZH

# TAOLENN





# Frañsez DEBAUVAIS

## *gant Roparz HEMON*

D'an 20 a viz Meurzh e varvas Frañsez Debauvais, da heul ur c'hleñved hir, d'e vloaz ha daou-ugent.

Soñj am eus eus ar c'hrennard a gejis gantañ e Roazhon, war-dro 1922, er gambrig a dalveze da vurev d'ar gelaouenn *Breiz Atao*, straed ar Frankvourc'hizion. Ur gambrig-strizh e oa, enni mùioc'h a baperioù eget a arrebeuri. Edo Frañsez Debauvais o labourat, hag e welan atav e zaoulagad du, skedus, speredek o parañ warnon. E-pad ar goañv e oa. Yen-skorn oa ar gambrig. Lakaat a reas un dommerezig-tredan da vont en-dro — un enor a veze graet d'ar weladennerion. — Labourat a rae hep tan, re baour ma oa ar gelaouenn.

Se eo a zo bet buhez Frañsez Debauvais : ur stourm er baourentez da adsevel ar vro. A-vihanik, — hen kontet en deus din meur a wech, — e oa bet dedennet gant Istor Breizh, Ac'hano ar garantez a vagas outi. E-touez ar re gentañ e voe er strolladig paotred yaouank-flamm a groñas, raktal goude brezel 1914, ar gelaouenn *Breiz Atao*, andon an emsav a vremañ, politikel, arboel-

lerezhel, ha sevenadurel ivez. Bevañ a reas evitañ, ha drezañ eo e varvas.

Ar politikerezh eo a lakaas er renk kentañ. Anat oa dezhañ ne vije adsavidigezh wirion nemet ur wech gounezet gant hor bro ur gouarnamant dezhi hec'h-unan. Sevel ar gouarnamant-se, dre al lezenn, pe zoken hep al lezenn, a zo bet evitañ, a gredan, ar pal ret, ar pal pennañ. Sevel ar gouarnamant-se, dre gaer, o tastum skoazell keit ha ma c'helljed hep paeañ re ger, — ha dre heg diouzh ret.

Ma ne vije bet avat nemet ur politiker, ne vije ket bet ar Breizhad bras a zoujomp. An den-se, n'en doa ket darempredet ar skolioù uhel, hag a oa bet eveldomp holl desavet en un doare divreizhek, a zeuas a-benn, war-bouez studiañ e-unan, da c'hounit un deskadurezh vreizhek ha keltiek par d'ar re vravañ bet gounezet en hon amzer. Ha bravoc'h c'hoazh, d'he lakaat da dalvezout.

Ur mailh e oa, hen gouzout a raen, war hon istor. Souezhet e voen koulskoude, en deiz ma kinnigas din kemer penn Kevrenn an Istor er Framm Keltiek, o verzout pebezh labour bras en doa sevenet war an dachenn-se. A drugarez dezhañ e c'helljomp digeriñ hor servij-enklask diwarbenn an istor, reiñ d'an neb a c'houlennje, pe ur respont klok, pe alioù resis da vihanañ, — ar servij-enklask-se a ranko siwazh chom a-sav bremañ e-pad ur pennad.

Pleustriñ a reas ivez war an douaroniezh hag an arboellerezh. Ul levraoueg dispar en doa dastumet tamm-ha-tamm. Notennoù e-leizh en doa savet pe lakaet sevel da aozañ levrioù ha levrioùigoù a bep seurt. Moarvat ne vint ket kollet. Moarvat e vint prizius d'ar furcherion ha d'ar skrivagnerion da zont.



Ganimp-ni Breizhizeliz e vo karet Frañsez Debauvais dreist-holl dre ma komprenas, hag eñ a Vreizh-Uhel, talvoudegezh ar brezhoneg. Santet en doa, eñ ivez, ar broud marzhus a zoug Breizhiz desket ar c'hantved-mañ da adkavout o yezh vroadel, bet disprizet gant Breizhiz desket an amzer gwechall, ha disprizet c'hoazh gant ar werin. Ugent vloaz a zo dija e lavare din en doa c'hoant skrivañ un istor kêr Roazhon e brezhoneg. Ne oa ket eus ar re a zesk ar yezhoù hep poan. Da studiañ ar brezhoneg, d'e zeskiñ, d'e beurzeskiñ evel ma reas, e rankas bezañ pennek, betek tizhout sevel pennadoù-skrid (darn eus ar re-se a voe moulet war *Walarn*, sinet gantañ Fañch Denoual). Gant skoazell e wreg e kemeras ar pleg da gomz brezhoneg en e di, o teskiñ ar yezh d'e vugel, hag o reiñ ar skouer vat da veur a Vreizhizelad kar-e-vro.

Morse ne oa bet kreñv e yec'hed. N'eus ket da grediñ avat e vije marvet ken abred, panevet ar poanioù a c'houzañvas evit ar vro. Nebeut a-raok ar brezel e voe taolet er prizon. Pa darzhas ar brezel e rankas divroañ da virout na vije taolet er prizon adarre. Al labour tenn a reas pa voe deut en-dro e beurziskaras en diwezh. Ha setu penaos e koll Breizh unan en dije gallet he servijañ c'hoazh e-pad bloavezhioù hir. Evel Yann Sohier, evel Yann Bricler, evel Yann-Vari Perrot, ez eo kouezhet dre m'en doa re garet e vro evit bevañ pelloc'h. Ra chomo ur skouer d'an dud eus e oad, ha muioc'h c'hoazh d'ar yaouankiz. Istor Frañsez Debauvais, pa vo skrivet, a ranko bezañ etre daouarn pep bugel : istor unan a ouezas war un dro bevañ ha mervel evit Breizh.

*Kinniget eo ar pezh-c'hoari-mañ*
*da eñvor Frañsez DEBAUVAIS.*

*Displeget eo bet evit ar wech kentañ,*
*e Roazhon-Breizh,*
*gant Strollad « Gwalarn »,*
*d'an 22 a viz Ebrel 1944.*

# ROPERZH EMMET

**Pezh-c'hoari-skingomz**

## gant Roparz HEMON

*Tud ar c'hoari :*

ROPERZH EMMET
YANN PHILPOT CURRAN
TOMAZ MOORE
LORD NORBURY
UN OFISER POLIS
SARA CURRAN
AN DISPLEGER.

### TAOLENN I

DISPLEGER. — *Emaomp en Iwerzhon, e kêr Dulenn, d'an 23 a viz gouere 1803. Ur mell sal-degemer e ti an alvokad brudet Yann Philpot Curran. En traoñ, daou brenestr uhel ha ledan bep a du d'un nor uhel ha ledan ivez. Dre an daou brenestr hag an nor-se, a zo digor-bras, e weler ul liorzh kaer gant gwez ha bleunioù. N'eus er sal-degemer nemet ur plac'h yaouank-flamm, Sara Curran, merc'h an alvokad. Emañ azezet ouzh ar piano, o treiñ kein d'an nor.*

*(Bez' e klever ton « Rozenn Diwezhañ an Hañv », c'hoariet war ar piano.)*

DISPLEGER. — *Un den yaouank en em ziskouez el liorzh. Dont a ra e-barzh ar sal, didrouz-kaer, ha chom a ra difiñv a-dreñv ar plac'h. Ar barzh Tomaz Moore an hini eo.*

*(Eil darn an hevelep ton a glever.)*

DISPLEGER. — *Ar plac'h yaouank a dro he fenn hag a wel an den yaouank.*

SARA *(hegaset)*. — Atav e rit evel-se, Aotrou Moore, dont tre hep skeiñ war an nor... hag hep bezañ pedet.

MOORE. — O c'hortoz ho tad edon el liorzh, dimezell Sara, pa 'm eus klevet ar piano. An ton-se, ya, an ton-se a zo bet a-viskoazh o ruilhal dre va fenn. Kanet e veze din pa oan bugel gant va matezh. Meur a wech em eus bet c'hoant lakaat komzoù nevez warnañ, ha ne deuan ket a-benn. Un anv am eus kavet koulskoude, « Rozenn Diwezhañ an Hañv », hag ar penn kentañ. *(O kanañ.)*

Sed ar rozenn diwezhañ,
'Barzh al liorzh hec'h-unan-penn
Ar re all gwitibunan
A zo bet skubet krak ha krenn.

Ne blij ket din avat.

SARA. — Kanaouennoù ! C'hwi barzhed ne soñjit e netra nemet kanaouennoù ! Bemdez e c'hoarvez er paour kaezh bro wasket-mañ traoù euzhus. Dre-holl n'eus nemet dienez. Dizale e ranko an hanter ac'hanomp, koulz er c'hêrioù ha war ar maez, mont da glaskerion-vara. Emañ ar Saozon, gwashoc'h eget biskoazh, o sunañ hor gwad, ar pep



gwellañ eus hor gwazed er prizon pe en harlu; ha c'hwi, komz a rit eus kanaouennoù !

MOORE. — Atav, dimezell Sara, o deus kanet tud Iwerzhon. Kanet o deus el levenez. Kanet o deus en anken. Gwir eo, hogozik pep tra a zo bet lamet diouzhimp gant ar Saoz. Met morse n'eo deut a-benn da virout ouzhimp da ganañ. Ma rafe, nag un trec'h evitañ ! Rak, kredit ac'hanon, pa ne vo mui kanaouenn ebet en Iwerzhon, ne vo mui Iwerzhon ebet. Daoust hag ho tad, den-a-lezenn brudet ma 'z eo, n'en deus ket savet, eñ ivez, kanaouennoù? Ha kanaouennoù koant ha drant, war ar marc'had !

SARA. — Pa oa yaouankoc'h va zad, ez eus bet ur mare ma c'helled sellout ouzh an amzer da zont gant nebeutoc'h a nec'hamant. Neuze n'oa ket difennet sevel kanaouennoù, zoken kanaouennoù drant. E-lec'h bremañ...

MOORE. — Bremañ, ezhomm hon eus, muioc'h eget biskoazh, a varzhed da entanañ kalonoù hor c'henvroiz, da c'hwezhañ enno ar spi hag ar fiziañs. Klevit, dimezell, daoust hag an Aotrou Roperzh Emmet e-unan ne skriv ket barzhonegoù?

SARA. — Barzhonegoù, ya, barzhonegoù kadarn, barzhonegoù taer. Barzhonegoù, evel ma lavarit, gouest da entanañ kalonoù, graet gant ur soudard evit soudarded. Met pa zeuit da gaozeal eus *Rozenn Diwezhañ an Hañv !*

MOORE. — Na rit ket goap, dimezell Sara, na rit ket fae war va faour kaezh rozenn. C'hwi 'oar ez eus meur a ster kuzhet dindan ar c'homzoù. Ar rozenn, petra eo ? Evit lod, ur vleunienn hepken. Evit lod, ur plac'h yaouank. Evit lod all, ur vro.

SARA. — Gwelloc'h e karan ar varzhed a lavar o soñjoù sklaer.

MOORE. — Gwelloc'h e karit an Aotrou Roperzh Emmet neuze. A dra sur, n'eus ket aon da faziañ gant e varzhonegoù. Ur bal evitañ a zo ur bal, ur maen ur maen, ur rozenn ur rozenn...

SARA. — Hag ur vro ur vro.

MOORE. — Anzavit din, mar doc'h en imor fall, dimezell Sara, eo abalamour m'emaoc'h o c'hortoz unan bennak... o c'hortoz dres an hini a zifennit gant kement a c'hred... o c'hortoz Roperzh Emmet, n'eo ket 'ta ?

SARA. — Ne c'hortozan nikun.

MOORE. — Ruziañ a rit, dimezell Sara. Perak klask kuzhat ar pezh a oar an holl e kêr Dulenn ? Piv a zimezo hep dale gant Roperzh Emmet ? Savit ho penn. N'eus ket da gaout mezh. Petore plac'h en Iwerzhon na ve lorc'h enni o kaout ur seurt den da bried ? Yaouank-flamm eo, ha dija doujet gant an holl. Mont a raio pell, a lavarer.

SARA. — Pezh a sell ouzhin, Aotrou Moore, ne sell ket ouzh kêr Dulenn. N'em eus ket c'hoant da glevout ar brudoù diot a red.

MOORE. — Lavarit ar wirionez, hag e tiskuilhin deoc'h un dra bennak. Mar deo Roperzh Emmet a c'hortozit, ne gav ket din e vo amañ diouzhtu.

SARA (*buan*). — E welet hoc'h eus ?

MOORE. — A, a ! Ma fell deoc'h bezañ gwreg ur politiker pe ur soudard, e rankit deskiñ ho micher. Emichañs ho po da c'hortoz anezhañ meur a wech.

SARA. — E welet hoc'h eus ? Pegoulz ?

MOORE. — Er beure-mañ. O kerzhout e penn un



toullad paotred edo. Mall oa ganto mont d'un tu bennak, hervez doare. N'en deus ket sellet ouzhin zoken... Petra ? Bremaik ho poa ruziet. Bremañ e kollit ho liv.

(*Youc'hadegoù a-bell.*)

SARA. — Va Doue !

MOORE. — Petra c'hoarvez ?

(*Youc'hadegoù kreñvoc'h.*)

SARA. — Pelec'h e youc'her e-giz-se ?

(*E-pad an diviz da heul e kendalc'h an trouz.*)

MOORE. — Lavaret e vefe dirak ar C'hastell... Nann, chomit amañ... Ar gouarnour saoz, moarvat, o tremen hag an dud o huchal warnañ evel ma reont alies... Ne dalv ket ar boan deoc'h mont er-maez... N'hellot gwelout mann... Dimezell Sara, arabat deoc'h fiñval... O vont da semplañ emaoc'h... Azezit amañ... Ur werennad dour marteze... Ez an da c'hervel ho matezh.

SARA. — Lezit ac'hanon. Ne semplin ket.

(*Dilavar e chomont ur pennad. Ne glever mui nemet ar safar er-maez.*)

MOORE. — N'eo netra. Bemdez e sav trouz evel-se bremañ, en ur c'harter pe garter.

SARA. — En em gannañ a reer.

MOORE. — Kreñvoc'h eo an trouz hiziv, hen anzav a ran. N'ho pet ket aon. Ne zeuy ket an emgann betek amañ.

(*Kezeg o tremen d'an daoulamm.*)

SARA. — Klevit, ar c'hezeg ! Ar warded o tont !

MOORE. — Tud paour a vo flastret adarre dindan garnoù al loened... Petra c'hell ober un engroez

hep mistri dirak ur rejimant marc'hegourion ?... Bremañ ne bado ket pell... Perak ivez klask ober an dispac'h e-kreiz kêr Dulenn ?... War ar maez, e-touez ar meneziou, ne lavaran ket...

*(Galoupadeg kezeg ha youc'hadegoù hir, kreñvoc'h c'hoazh eget kent.)*

Sara. — O, tavit ! tavit, en anv Doue ! Selaouit !

*(Ne glever mui netra.)*

Sara. — Ret eo din mont da welout. Ret eo din mont da c'houlenn.

Moore. — Dimezell Sara, setu amañ ho tad o tont.

Sara. — Va zad ? pelec'h ?

Moore. — Aze el liorzh. Dont a ra buan.

Sara. — Va zad, keloù hoc'h eus ?

Curran. — Keloù fall. Dispac'h a zo bet e kêr. Un den a zo bet lazhet gant an dispac'herion. Ur c'horonal kozh, ha na rae droug ebet da zen... na rae nemet tremen. Ao. Moore, m'ho ped, it da c'houlenn ha bez' ez eus keloù all. Mantrus eo ! mantrus ! Hag e kred dezho eo evel-se e vo saveteet Iwerzhon !... Sara, bremañ m'eo aet kuit an Ao. Moore, e rankan lavarout dit...

Sara. — Gloazet eo ?... Marv eo ?... Roperzh ?

Curran. — Te a ouie e oa e penn an dispac'h ?

Sara. — Lavaret... en doa din...

Curran. — Penn avel ! C'hoant dezhañ kemer Kastell Dulenn, ha mont da lavarout d'ur plac'h ! N'on ket souezhet.

Sara. — Petra zo c'hoarvezet gantañ ?

Curran. — Gantañ ? Ne ouzon ket. Dastumet en



deus e-pad an noz ur bagad kenseurted dezhañ, diskianted yaouank eveltañ holl, ur c'hant bennak, war a glevan. Aet int neuze da c'hervel an dud dre ar ruioù, o youc'hal e oa deut ar poent da ziskar ar Saozon, hag e oa ar C'hallaoued o tont d'hor sikour. Dizale edo holl livastred kêr war o lerc'h. Ma n'o dije graet nemet youc'hal ! Met lazhañ un den ! Abaoe pemp bloaz hor boa bet ar peoc'h koulz lavaret. Abaoe pemp bloaz edomp o labourat sioul da c'hounit dre al lezenn hag an urzh vat pezh na vo gounezet biken dre ar brezel hag ar freuzh. An den yaouank-se am boa bet fiziañs ennañ da gentañ. Helavar eo. Ur c'hannad mat en dije graet. Me a gave din e oa fur. Bremañ e komprenan petra dalv.

Sara. — Kement en deus graet, me 'oar, en deus graet evit e vro. N'en doa mui fiziañs, a lavare, er bolitikerion hag er politikerezh. Ouzhpenn, sur oa da c'hounit an trec'h. Piv 'oar ha ne drec'ho ket ? Piv 'oar ha n'en deus ket trec'het ?

Curran. — Trec'hiñ rejimantoù Roue Bro-Saoz gant livastred kêr Dulenn ? Lakaat kement den onest a zo er-vro-mañ da heugiñ rak un torfed lous ? Reiñ d'ar Saoz un digarez all da embann d'ar bed-holl n'omp nemet ur bobl hailhoned na ouzont ket en em ren ?

Sara. — Ur soudard eo, va zad, hag a felle dezhañ en em gannañ gant soudarded. Sur on en dije miret ouzh ar re-se da lazhañ un den kozh m'en dije gallet.

Curran. — Ur rener ha n'eo ket barrek da lakaat e dud da sentiñ !

Sara. — Gortozomp. Na varnomp ket a-raok gouzout ar wirionez penn-da-benn. Mat eo, ha kalonek, ha leal... A, setu amañ an Aotrou Moore o tont en-dro.

MOORE. — Aotrou, gwashoc'h c'hoazh ar c'heleier eget m'ho poa klevet. N'eo ket un den a zo bet muntret, hogen tri.

SARA. — Saozon ?

MOORE. — Ar c'horonal kozh, anvet Brown, a zo bet tizhet gant un tenn pistolenn e-kreiz e dal. N'oa ket a-vec'h lazhet pa dremenas ur c'harr stlejet gant pevar loen. Paotr ar c'harr a glaskas treiñ. Re ziwezhat ! Anavezet oa bet ar re a oa e-barzh ar c'harr : Lord Kilwarden, barner-meur Iwerzhon, e verc'h, hag ur pastor, ne ouzon ket e anv.

CURRAN. — Lazhet eo bet Lord Kilwarden ?

MOORE. — Diframmet eus e garr, distaget gantañ taolioù treid, un dek hailhevod bennak war e dro, lazhet erfin a daolioù bouc'hal hag a daolioù kontell. Hevelep kont gant ar pastor. Neuze, an hini a oa e penn an dispac'h... Aotrou, gouzout a rit piv oa ?

CURRAN. — Gouzout a ran.

MOORE. — Rener an dispac'h neuze a oa e penn ar bagad, pell a-walc'h. Kerkent ha ma klevas pezh a c'hoarveze, e roas urzh paouez ha kilañ. Selaouet e voe gant e vignoned, met gant ar bobl ne oa mui mann d'ober. Lazhet o doa, ha lazhañ a felle dezho c'hoazh. Neuze, a-dreuz d'an engroez, e gleze en e zorn, ez eas gant mil boan betek ar c'harr. Degouezhout a reas e poent da saveteiñ ar plac'h, merc'h Lord Kilwarden, a oa bet stlapet d'an douar hi ivez. He dougen a reas betek un ti e-kichen. Setu ar pezh am eus klevet. Deut on diouzhtu d'hen kontañ deoc'h.

SARA. — Ha Roperzh Emmet ?

MOORE. — Kemeret o deus an tec'h, an holl



renerion gwitibunan. Petra a rafent bremañ nemet mont da guzhat war ar maez, ha ma c'hellont, kemer ur vag da guitaat Iwerzhon ?

## TAOLENN II

DISPLEGER. — *Tremen hanternoz. Sioul-tre eo al liorzh dirak ti an alvokad. Ar gwez sklerijennet gant al loar ne fiñvont ket an disterañ. Dor ha prenester ar sal-degemer a zo serret. Damzigor avat un nebeut prenester en estaj uheloc'h.*

*Ur skeud en em ziskouez war lein ar vogerig wenn etre al liorzh hag ar straed. Un den eo. Lammat a ra skañv e-barzh al liorzh. Ur pennad e chom da selaou ha da sellout, harpet e gein ouzh ar voger. Neuze, o vale war vegoù e dreid, e treuz buan al liorzh. Skeiñ a ra goustadik war dor ar sal-degemer.*

*Ur prenestr a-us d'an nor a zigor raktal, didrouz. Ur vaouez a lak he fenn er-maez.*

SARA (*en un hiboud*). — Piv 'zo aze ?

EMMET. — Dimezell Sara ?

SARA. — C'hwi eo ?

EMMET. — Me eo.

SARA. — Diskenn a ran.

DISPLEGER. — *Sara, ur frileuzenn en-dro d'he diskoaz, a ziskenn buan ar skalieroù. Dibrennañ a ra dor ar sal-degemer. Roperzh Emmet a zeu tre.*

SARA. — Roperzh !

EMMET. — N'edoc'h ket kousket ?

SARA. — Kousket! O, Roperzh, kousket, goude an devezh-se ! N'hoc'h eus droug ebet ?

EMMET. — Droug ebet. Va c'horf n'en deus droug ebet. Met evit va brud...

SARA. — Ho prud ?

EMMET. — Klevet hoc'h eus moarvat ar pezh a gonter dre gêr ? Gwashañ hailhoned Dulenn oc'h en em sevel, Roperzh Emmet en o fenn. Tri den lazhet. Nann, kęt lazhet. Muntret, diskolpet en un doare mezhus, krisoc'h eget gant loened ferv. Tri den hag a oa tud a zoare, nann eus ar re a zo un torfed o lezel da dennañ o anal war zouar hor bro. Sę hoc'h eus klevet, n'eo ket 'ta ?

SARA. — Evel-se e lavarer.

EMMET. — Hag e kredit an dra-se ?

SARA. — Biken, Roperzh, ne gredin tra a-enep deoc'h.

EMMET. — Hen gouzout a raen, Sara. Ha kouls-koude... Nann, gwelloc'h eo bet din dont en-dro.

SARA. — Dont en-dro ?

EMMET. — Goude... an taol-freuzh-se hor boa kemeret an tec'h. Un ti a anavezomp, kuzhet-mat er menezioù. Eno e c'hellimp gortoz, va mignoned ha me, hep aon ebet. O vont di e oamp. Edomp dija war ar maez, o vale dre an hentoù treuz, pell diouzh polised Roue Bro-Saoz. Laouen oa va c'henseurted. Ken laouen da vihanañ ha ma c'heller bezañ goude bezañ c'hwitet. Me avat ne raen nemet soñjal ennoc'h. Ha Sara, emezon ennon va-unan, petra vo kontet dezhi ? Petra a zeuy da gredin diwar va fenn ? Ar re a fell dezho va dizenoriñ, ar re a fell dezho duañ va brud a lakay, — o deus lakaet marteze, — gevier spontus da redek.

SARA. — N'em bije ket o c'hredet.

EMMET. — Evelato, boureviet oa va spered. La-



varout a ris d'am mignoned e felle din distreiñ da gêr Dulenn. Ne lavaris ket perak. Paperoù, emezon, a oa chomet war va lerc'h, hag o distrujañ a ranken. Klask a rejont mirout ouzhin. Met a-benn ar fin, va lezel a rejont, daoust ma oa, emezo, un taol-follentez.

SARA. — Un taol-follentez oa ivez.

EMMET. — Sara ?... Fellout a rae din ouzhpenn gwelout ac'hanoc'h ur wech c'hoazh. N'hellan ken menel en Iwerzhon. Mont a rankan en tu all d'ar mor, e Bro-C'hall, emichañs, m'edon warlene ha m'on sur da gavout skoazell. Pegeit e chomin du-hont ? Meur a vloavezh marteze, pell diouzh va bro, pell diouzhoc'h. Setu ma vezimp rannet.

SARA. — Mont ganeoc'h a rafen, Roperzh, a galon vat.

EMMET. — Re ho pefe da c'houzañv. Ne ouzoc'h ket petra eo buhez an harluidi. Klevit ac'hanon avat. Ar pezh a zo c'hoarvezet, an tri den-se muntret...

SARA. — Me ' oar n'oc'h ket kablus. Arabat deoc'h distreiñ war draoù a ra poan deoc'h... hag a ra poan din.

EMMET. — Klevit hepken, peogwir em eus dis-kuliet deoc'h atav va soñjoù, adalek m'hoc'h eus prometet din bezañ va fried, en amzer-se ma edon o tastum armoù e kuzh a-benn an devezh a dlee bezañ kentañ devezh frankiz hor bro.

SARA. — Hag a vo moarvat kentañ devezh frankiz hor bro. Na gollomp ket kalon.

EMMET. — Gant m'hor bo trawalc'h a galon da herzel ouzh hon trubuilhoù e vo brav, Sara. Dec'h vintin em boa fiziañs em c'henvroiz. Peder eur warn-ugent n'int ket tremenet, hag intentet em

eus e kar tud Iwerzhon o feoc'h hag o arc'hant dreist d'o frankiz.

SARA. — Ne reont ket holl.

EMMET. — Va mouezh, a gave din, he dije hejet kêr Dulenn a-bezh. Met ar vourc'hizion, ar varc'hadourion, an dud-e-karg, ar re-se holl a zo bremañ klenket-mat en o ziez, morvitellet en o gweleoù blot a-dreñv o dorioù sparlet-mat, ar re-se a zo aet d'o labour pe d'o flijadur evel boaz, ha n'em eus kavet d'am ambroug nemet al livastred, hep mad na bro, an dispac'herion a vicher, spi ganto laerezh ha lazhañ.

SARA. — Kompren a ran.

EMMET. — Gouzout a ran bremañ penaos e talc'h ur bagadig Saozon ur bobl a-bezh er sklaverezh. Sklaved int. Sklaved int bet a-viskoazh. Sklaved e vint da viken. N'eus stourm ebet war an douar nemet etre ar vistri, da c'houzout gant pere e vo ar muiañ a sklaved.

SARA. — Na gomzit ket ken uhel, Roperzh. Trouz a glevan.

(*Trouz kammedoù el laez. Selaou a reont.*)

SARA. — Va zad eo. En e gambr eo e fiñver.

(*Un nor a-bell o tigeriñ. Trouz ar c'hammedoù a greñva.*)

EMMET. — Kenavo, Sara. Ret eo din mont kuit. En em welout a raimp... un deiz. Kas a rin deoc'h eus va c'heloù mar gellan. Mar gellit, kasit din eus ho keloù ivez. Ne vern penaos, n'hoc'h ankounac'hain biken... Emañ ho tad o tont.

SARA. — Chomit, Roperzh, chomit ur pennadig c'hoazh. Ret deoc'h gwelout va zad, ret deoc'h komz gantañ.



EMMET. — Ne gompreno ket. Tamallet e vin gantañ ,gouzout a ran. Ha ne fell ket din tabutal. C'hwi hoc'h eus fiziañs ennon. A-walc'h eo din. Evit se e oan deut amañ, evit se hepken.

SARA. — Roperzh, ret eo deoc'h komz gant va zad. Dimeziñ a rin ganeoc'h, hen prometet em eus deoc'h pell 'zo, ha derc'hel a rin d'am promesa. Va zad, c'hwi 'oar, n'eo ket a-enep. Met morse n'en deus eñ prometet deoc'h netra a-zevrikaer. Me a fell din, a-raok mont kuit, Roperzh, e c'houlennfec'h ac'hanon da bried digantañ. Un dra santel e vo neuze hor promesa hiviziken.

DISPLEGER. — *Tad Sara, paket en e sae-gambr, ur c'hantolor war elum en e zorn, a zeu tre.*

CURRAN. — C'hwi eo, den yaouank, hoc'h eus dibabet va zi da lec'h-repu ? Ur fazi hoc'h eus graet. En ti-mañ e tegemerer tud leal. Torfedourion ne zegemerer ket.

EMMET. — Da glask ul lec'h-repu n'on ket deut, Aotrou. Mignoned all am eus, a drugarez Doue, d'am degemer.. Ha du-hont er menezioù gouez e vezer muioc'h er goudor eget e tiez kêr Dulenn.

CURRAN. — Petra c'hortozit da vont di ? Petra hoc'h eus d'ober amañ ?

EMMET. — Sellit ouzh ho merc'h, aotrou, ouzh ar plac'h yaouank-mañ a zoujan hag a garan dreist pep tra a zo er bed, nemet va bro e ve. Deut on da lavarout dezhi ez on un den leal. Deut on da lavarout dezhi n'on ket un torfedour. Va c'hrediñ a ra. Ha pa vefen dismegañset gant ar re all, bremañ ne ran forzh.

CURRAN. — N'hoc'h eus ken d'ober amañ neuze?

EMMET. — Netra ken d'ober amañ, Aotrou, nemet ho saludiñ.

SARA. — Nann. Va zad, ne soñjit ket, n'hellit ket soñjal ar pezh a livirit. Didamall eo Roperzh. Mar deo bet dilezet gant e genvroiz, mar n'en deus kavet d'e sikour nemet tud fall, ar re o deus e zilezet a zo kablus, ha dezho e tleit ober rebechoù. Emañ o vont kuit. Met a-raok, e bedet em eus d'ober deoc'h ur goulenn.

EMMET. — Ne c'hortozan ket e ve grataet va goulenn. Ha koulskoude, sentiñ a rin ouzhoc'h, Sara. Aotrou, an enor am eus d'ho pediñ da reiñ din ho merc'h da bried.

CURRAN. — Goap a rit ouzhin, den yaouank ?

EMMET. — N'em eus c'hoant ebet, hen intent a rit sur a-walc'h, d'ober goap ouzh den, ha nebeutoc'h c'hoazh, d'ober goap ouzh tad Sara. Touiñ a ran...

CURRAN. — Na douit netra. Ar pezh hoc'h eus graet a sell ouzhoc'h. Deoc'h da zougen ar mad pe an droug a zeuy da heul. Ma rankit gouzañv, gouzañvit hoc'h-unan-penn. N'on ket evit stagañ planedenn va merc'h ouzh ho hini. N'hoc'h eus ket ar gwir d'hen goulenn diganin, ha me n'em eus ket ar gwir d'hen aotren.

SARA. — Me eo neuze hen goulenn diganeoc'h, va zad.

CURRAN. — N'out nemet ur bugel, Sara.

SARA. — Dirazoc'h, va zad, ha dirak Doue, prometiñ a ran e vezin gwreg da Roperzh Emmet, ha da zen all ebet, ne vern pegeit e vevin, ne vern petra a c'hoarvezo.

CURRAN. — Den yaouank, daoust pegen diboell ha difur oc'h bet, — ha gwashoc'h zoken, — krediñ a ran ez oc'h den a enor a-walc'h da nac'h ar bromesa graet gant ur plac'h yaouank-flamm



touellet gant ar glac'har. Ha bremañ, d'am menoz, gwelloc'h eo deomp kimiadiñ.

EMMET. — Na vezit ket chalet, Sara, gant gras Doue e vezimp eürus c'hoazh.

SARA. — Gant gras Doue!... Nann, arabat deoc'h mont kuit dre an nor vras. Re sklaer eo al liorzh. It dre aze; dre an nor vihan ne c'hellot ket bezañ gwelet.. Kenavo.. Roperzh.. Kenavo.

*(Ur pennadig. Klevout a reer Sara o tifronkañ.)*

SARA. — Kriz oc'h bet, va zad.

CURRAN. — Sara, Sara, un den kozh on. Anaout a ran an dud hag ar vuhez. Ha ma n'out gouest da welout, paour kaezh plac'hig, nemet an deiz a hiziv, va dlead-me eo soñjal en deizioù da zont. Va argarzhiñ a rez bremañ, me 'oar. Barr eo da galon a garantez evit ar paotr-se. Divent eo da enkrez evel ar bed-holl. Prest out da reiñ kement ac'h eus d'an hini a garez. Evel-se eo hiziv, evel-se e vo warc'hoazh, evel-se e vo e-pad ur miz, e-pad ur bloaz marteze. Ha goude... goude... Sara vihan, peseurt kemmoù ne zeuont ket gant an amzer ?... Kalon ur vaouez...

SARA. — Va c'halon-me ne gemmo biken... Biken.

CURRAN. — Me 'oar, me 'oar... Evel-se e vez lavaret atav... Tamall din pezh a garez, Sara. Gwelloc'h ganin klevout da damalloù bremañ eget o c'hlevout a-hed ar bloavezhioù da zont, pe diwezhatoc'h, pa vin marv, bezañ milliget ganit. Petra vefe an douar-mañ, ma ne vefe ket un tad furoc'h eget e vugel ?... Mantret on, va merc'hig, muioc'h eget ma c'hellez krediñ, gant da zaeroù. Ha padal...

UR VOUEZH KRENV ER-MAEZ. — En anv ar roue, digorit !

SARA. — Piv zo aze ?

AR VOUEZH. — En anv ar roue, digorit !

CURRAN. — Chom amañ, Sara. Ez an da welout.

(*Trouz an nor digoret.*)

OFISER. — Aotrou Curran, polis ar roue a c'houlenn mont en ho ti.

CURRAN. — Deuit tre, Aotrou Ofiser.

OFISER. — Chomit-c'hwi, paotred, er-maez. Ha c'hwi, paotred, serrit an nor, hag en em lakait e-barzh e-kichen da zrwall. Aotrou Curran, abeg hon eus da gredin hoc'h eus roet herberc'h d'un den a zo klask warnañ.

CURRAN. — Furchal a c'hellit, Aotrou. Amañ n'eus nemet tud an ti.

OFISER. — Ha nac'h a reot, Aotrou Curran, Aotrou Alvokad, n'eo ket deut amañ, un nebeut 'zo, dre an nor-mañ end-eeun, an den anvet Roperzh Emmet, treitour d'ar vro hag enebour d'ar roue ?

CURRAN. — Amañ n'eus bet, na Roperzh Emmet, na nikun.

OFISER. — A-walc'h eo. Ne felle din nemet gwelout ur wech c'hoazh, penaos tud Iwerzhon, zoken tud-a-lezenn eveldoc'h, a oar livañ gevier. Emañ Roperzh Emmet etre hon daouarn. O paouez tapout krog ennañ emaomp, hag eñ o vont er-maez eus an ti-mañ.

SARA. — Aotrou Ofiser, me ho ped...

CURRAN (*izel*). — Tav, Sara. Gevier eo a lavar an den-mañ marteze. (*Uhel.*) Ma n'eo ket dav



deoc'h degemer ger un Iwerzhonad, Aotrou, n'eo ket dav din kennebeut degemer ger un ofiser roue Bro-Saoz.

OFISER. — Ma n'em c'hredit ket, kredin ho taoulagad a reot, emichañs. Digorit an nor, paotred !

DISPLEGER. — *Daou zen, ouzh gourc'hemenn an ofiser, a zigor an nor. El liorzh sklerijennet gant al loar, e tremen Roperzh Emmet, kefiet e zaouarn, etre gwarded all.*

## TAOLENN III

DISPLEGER. — *Miz Gwengolo. E kêr Dulenn, el lez-varn. Emañ Roperzh Emmet dirak e varnerion, e penn ar re-mañ Lord Norbury. Tost eo ar prosez da echuiñ.*

NORBURY. — Roperzh Emmet, m'hoc'h eus un dra bennak da lavarout d'en em zifenn, komzit.

EMMET. — Aotrounez, — Bez' e c'houlenner diganin displegañ perak ne dlefen ket bezañ barnet d'ar marv. N'em eus netra da lavarout a c'hell kemmañ ho menoz, ha n'oulan ket goulenn truez diganeoc'h. Un dra a lavarin avat da saveteiñ ar pezh a garan dreist d'am buhez, ar pezh hoc'h eus klasket distrujañ. Lavarout a rin perak ne zellezan ket an tamalloù a zo bet sammet war va fenn. Gouzout a ouzon ervat ez eo ken aheurtet ho speredoù ma ne lezo ket va c'homzoù an disterañ merk warno. N'eo ket e kalonoù barnerion hualet ha chadennet eveldoc'h e c'hortozan lakaat ar wirionez da barañ. Spi am eus, avat, e teuy un amzer ma kavo va c'homzoù un heklev e kalonoù tud all, hag evit an dud-se e komzan.

Ma n'em bije d'ober nemet gouzañv ar marv, hen gouzañv a rafen hep rannañ ger hag hep klemm. Hogen, en ur vervel, kondaonet gant al lezenn, hervez al lezenn-se end-eeun ez on kablus. Pe al lezenn an hini eo a zo kablus neuze. Pehini a zo kablus, me pe al lezenn ? Se eo a fell din disklериañ ?

An den a varv. An eñvor anezhañ a chom bev. Evit ma chomo doujet va eñvor gant va c'henvroiz, e fell din en em zidamall. Pa vezo aet va ene d'ul lec'h gwelloc'h eget an douar-mañ, — gant eneoù ar re o deus skuilhet o gwad war ar chafod pe war an dachenn-emgann da zifenn o bro, — e fell din bezañ ur skouer hag ur broud evit ar re a zeuy war va lerc'h, din da welout gant dudi ho kouarnamant fallakr ha disakr o vont da get, ar gouarnamant-se a ren an dud evel loened, a lak ar breur da dagañ e vreur, a ya a-enep kement den a gred un tammig muioc'h pe un tammig nebeutoc'h eget ar pezh a vez aotreet da grediñ, ar gouarnamant-se, seul grisoc'h ma sav uheloc'h leñvoù an intañvezed hag an emzivaded en deus graet.

Norbury. — N'eus nemet dismegañs da gaout e-keñver tud eveldoc'h. Kendalc'hit.

Emmet. — Aotrou Doue, dizale e vin dirak ho Lez-Varn santel. Dre wad va c'henvroiz bet muntret araozon, touiñ a ran n'em eus biskoazh klasket nemet diac'hubiñ va bro diouzh ar gwaskerezh spontus he deus gouzañvet re bell. Ha krediñ a ran, daoust da bep tra, ez eus c'hoazh a-walc'h a nerzh hag a unvaniezh en Iwerzhon evit tizhout ar pal-se. Se a zisklerian gant fiziañs, ha setu ar brasañ frealz a c'hellan da gaout. Se ne lavaran ket, Aotrounez, evit ar blijadur d'ho lakaat diaes. Un den en deus atav lavaret ar wirionez ne zistago ket ur gaou da goulz e varv, ha diwar-benn un dra ken pouezus evit e vro. Un den na fell ket dezhañ e ve lakaet skrid ebet war e vez a-raok ma vo digabestret douar e gavell ne roio ket d'e enebourion un digarez da saotrañ e eñvor pa vo diskennet er bez-se, kleuzet dezhañ gant ar vac'homerion.

Norbury. — N'omp ket amañ da glevout komzoù trubard.

Emmet. — Me 'oar ez eo dlead ur barner, pa 'z eus un den tamallet dirazañ, sentiñ ouzh al lezenn. Me a gred avat ez eo e zlead ivez selaou an den-se ha komz outañ gant madelezh. Ho pro deoc'h-c'hwi, emezoc'h, a zo bro ar frankiz : bro ar frankiz, bro al lezioù-barn reizh ha truezus war un dro. Ha bremañ, war a welan, ne lezit ket ur paour kaezh prizoniad d'en em zifenn.

Bez' e c'hellit, Aotrounez, en ho kounnar, kas ac'hanon d'ar groug e-giz un torfedour. N'em eus ket aon rak ar groug. N'em bezo mezh ebet o vont d'ar groug. Hogen aon ha mezh am bije ma n'helljen ket en em walc'hiñ diouzh an tamalloù faos a zo bet diskleriet uhel em enep amañ. C'hwi, Aotrou Rener, a zo barner; ha me, un den kablus, hervez ma kredit. Un den oc'h, avat; ha me un den ivez. Ma teufe kemm e gouarnamant ar vro-mañ, me eo a vije en ho lec'h, ha c'hwi em lec'h marteze. Galloud hoc'h eus war va c'horf. Ha galloud hoc'h eus ivez war va brud ? Keit ha ma vo un teod em genou da zifenn va brud, hen difenn a rin. Implijout a rin va zeod keit ha ma c'hellin da virout disaotr va brud, peogwir n'em eus nemetañ da legadiñ d'ar rummadoù da zont, d'ar re a zoujan hag a garan, d'ar re a zo lorc'h ennon o vervel evito.

Lavaret eo bet on bet e gopr ar C'hallaoued.

E gopr ar C'hallaoued, ha perak ? Lavaret eo bet em eus gwerzhet frankiz va bro. Gwerzhet frankiz va bro ? Daoust hag an dra-se eo a felle din ? Nann, n'on bet e gopr nikun. N'em eus bet c'hoant ebet nemet derc'hel va lec'h e-touez dieuberion va bro, nann evit gounit arc'hant pe ur garg uhel, hogen netra nemet evit gwelout va bro digabestr. Gwerzhañ frankiz Iwerzhon d'ar C'hallaoued ? Lakaat mistri all e-lec'h ar vistri bremañ ? O, va bro garet, m'em bije bet c'hoant dastum arc'hant ha tizhout kargoù uhel, desket, pinvidik, hag a lignez vat evel ma oan, daoust hag ez eo an hentse am bije dibabet ? N'em bije bet d'ober nemet kemer va renk e-touez ar waskerion, en ho touez, Aotrounez. Va bro a zo bet pep tra evidon. Ha dezhi e kinnigan hiziv va buhez. N'on nemet un Iwerzhonad, o klask disammañ Iwerzhon diouzh bazhyev estrenion ferv ha didruez, ha diouzh gwalenn un nebeut kenvroiz dallet. Ma 'm eus graet unaniezh gant ar C'hallaoued, se n'em eus graet nemet evit mad Iwerzhon, netra ken.

Ma klaskfe ar C'hallaoued ober en Iwerzhon ar pezh a ra ar Saozon, e savfen a-enep dezho evel ma savan a-enep deoc'h. Lavaret ó deus e teuint e-giz skoazellerion. Mat pell 'zo ! Ma teufent e-giz enebourion ha gwaskerion, brezel a rafen dezho gant va holl nerzh. Hag an ali a rofen d'am c'henvroiz e ve mont dezho war an traezh, ur c'hleze ganto en un dorn hag ur flammerenndan en egile. Zoken, o lazhañ a rafen en o bagoù kent dezho bezañ saotret douar va bro. Rak ar vuhez dindan estrenion a zo koulz hag ar marv. Hogen, n'eo ket evel enebourion e tlee dont ar C'hallaoued. Gortoz a raen, gwir eo, skoazell digant ar C'hallaoued. Fellout a rae din avat diskouez dezho e telleze Iwerzhoniz ar skoazell-se, e oant skuizh o vezañ sklaved ha darev da zifenn



o-unan frankiz o bro. Deut e vijent e-giz estrenion, hag aet kuit evel mignoned, goude bezañ kemeret perzh en hor poanioù hag en hon emgannoù. Va menoz ne oa ket degemer mistri nevez, hogen argas mistri gozh. Hag ouzhpenn, ar C'hallaoued, zoken evel enebourion, n'o dije ket gallet bezañ ken kriz ha ken didruez hag an enebourion a zo bremañ war zouar va bro.

Va zremen a rit da rener Iwerzhon unanet, pe, hervez ma lavarit, Aotrou, da « ene ar gabal ». Re a enor a rit din. Er « gabal »-se ez eus tud, n'eo ket hepken uheloc'h egedoc'h, Aotrou, hogen uheloc'h eget ar pezh a gredit ez oc'h-c'hwi, tud a blegan dirazo gant doujañs, tud hag o dije mezh da stardañ ho torn mastaret gant ar gwad.

C'hoazh e tamallit din ar gwad a zo bet skuilhet er stourm etre ar re wasket hag ar waskerion. Ma n'eus nemet an dra-se da damall din, n'em eus ket aon d'en em ziskouez dirak Doue. Ha peus ket aon d'en em ziskouez dirak Doue. Ha pe- tra eo an tamall-se diganeoc'h-c'hwi, a c'hellfe neuial er gwad hoc'h eus lakaet skuilhañ, ma vefe dastumet ?

Arabat da zen, pa vin marv, klask dizenoriñ ac'hanon. Arabat da zen klask duañ va brud o lavarout em eus stourmet evit tra estreget frankiz hag emrenerezh va bro. E galvadenn hor gouarnamant-da-c'hortoz n'eus netra a c'hell izelaat Iwerzhon, netra o tiskouez hor bije soublet d'ur galloud estren. Me, hag a ro va buhez da zifenn gwirioù va bro, ne c'houzañvin ket e vije droukprezeget diwar va fenn. Nann, en anv Doue !

NORBURY. — En em zizenoriñ a rit hoc'h-unan o tistagañ komzoù ken fallakr. Dizenoriñ a rit ho kerent. Dizenoriñ a rit ho tad, an Doktor Emmet, un den, ma vije bev c'hoazh, en dije savet e vouezh a-enep d'e vab.

EMMET. — Ma c'hell an anaon kemer perzh e poanioù hag en ankenioù ar re o deus karet e-pad o buhez, o ! ene va zad karet ! sell ouzh kement tra en deus graet da vab : sur ne gavi netra kontrol d'az alioù mat, kontrol d'ar garantez-vro ac'h eus desket din, ar garantez-vro-se a aberzan dezhi bremañ va buhez.

Aotrounez, mall hoc'h eus d'am lazhañ. Va gwad n'eo ket skornet c'hoazh gant ar spont, — redek a ra tomm c'hoazh er gwazhied-se krouet gant Doue evit ur pal uhel, hag a fell deoc'h distrujañ bremañ. Gortozit ur pennadig, ur pennadig bihan hepken. Nebeut a dra a chom ganin da lavarout. Emaon o vont d'ar vered yen; digor eo ar bez dirazon. N'em eus mui nemet ur bedenn d'ober : goulenn a ran dre druez ma vo tavet diwar va fenn, ma na vo engravet skrid ebet war va bez. Ra chomo va c'horf e peoc'h, ankounac'haet, betek an deiz ma savo tud barrek da anavezout ha da enoriñ va oberoù. Pa gemero va bro he lec'h e-touez broioù digabestr ar bed, neuze, ha neuze hepken e fell din kaout ur skrid-bez. Echuet em eus.

*Displeger. — Barnet e voe Roperzh Emmet d'ar marv, ha krouget war an taol.*



## NOTENN I

*Ar pezh-c'hoari-mañ, hag eñ diazezet war an istor, a zo ennañ, anat eo, meur a dra faltaziet ganin.*

*Paket e voe Roperzh Emmet gant ar Saozon, o vezañ m'en doa klasket gwelout Sara Curran ur wech c'hoazh a-raok kuitaat Iwerzhon. Se a c'hoarvezas avat un nebeut devezhioù goude emsavadeg an 23 a viz gouere, ha ne voe ket paket e ti Yann Curran.*

*Petra soñje Yann Curran diwar-benn Roperzh Emmet, ne ouzon ket. Breutaer emsavidi 1798 e oa bet.*

*Ar barzh Tomaz Moore a voe kenseurt da Emmet e-pad o amzer-skol. Sevel a reas gwerzennoù fromus-tre diwar-benn Sara. E 1803, avat, edo pell diouzh Iwerzhon, en inizi Bermudez.*

*An daolenn III a heuilh pizh a-walc'h ar wirionez. Komzoù Roperzh Emmet ha komzoù Lord Norbury a zo bet tennet (a-boan kemmet) ganin diouzh danevellskrid ar prosez.*

## NOTENN II

*Evitañ da vezañ bet savet evit ar skingomz, e c'hell ar pezh-c'hoari-mañ bezañ displeget aes war al leurenn. Lamet kuit e vo neuze roll an displeger; hag ouzhpenn, ar c'hemmadennoù da heul a vo d'ober :*

A) *DEROU AN DAOLENN II. — An hevelep lec'h. Tremen hanternoz. Dor ha prenester ar saldegemer a zo serret. N'eus ket a c'houlou en diabarzh, hogen sklerijennet eo gant al loar. Pa sav ar stign, n'eus den ebet war al leurenn.*

*Ur skeud a spurmanter war werennoù an nor. Skeud un den eo. Skeiñ a ra goustadik.*

*Goude ur pennadig, Sara, ur frileuzenn en-dro d'he diskoaz, a dreuz ar sal hag a ya betek an nor.*

SARA (*en un hiboud*). — Piv 'zo aze ?

EMMET. — Dimezell Sara ?

SARA. — C'hwi eo ?
EMMET. — Me eo.

(*Sara a zibrenn an nor.*)

SARA. — Roperzh !

B) *DIWEZH AN DAOLENN III. — War-lerc'h komzoù Emmet,* « Echuet em eus », *e kouezh ar stign.*

*Damc'houde e sav adarre. Lord Norbury a zo en e sav, ur baperenn dirazañ, un tamm lien du war e berukenn-varner.*

NORBURY. — En anv roue Breizh-Veur hag Iwerzhon, e tiskleriomp ez eo bet Roperzh Emmet, a zo amañ, kavet kablus gant al lez-varn war bep poent tamallet dezhañ, ha dreist-holl, kablus a drubarderezh e-keñver ar Stad. Barn a reomp anezhañ, hervez al lezenn, d'ar marv. Ha gourc'hemenn a reomp ma vo sevenet hor barnedigezh war an taol.



# AN HENZANEVELLOU IWERZHONEK

## *gant* Lan DEVENNEG

Gant an danevelloù gresianek hepken e c'heller lakaat an henzanevelloù iwerzhonek e kemm. D'ar barzhonegoù meur evel an Ilias hag an Odusseia e tennont, daoust dezho bezañ disheñvel-krenn diouto e meur a boent. Niverus-meurbet int : ur roll a gaver e « Levr Leinster » ennañ 187 anv eus danevelloù a bouez. Miret hon eus hepken 68 oberenn, hag ouzhpenn e c'heller menegin 25 danevell berraet gant ur beleg, Jafrez Keating, marvet e 1650.

N'eo ket ken kozh an danevelloù iwerzhonek hag ar re c'hresianek. Hogen lod a zo koshoc'h o danvez eget gwerz veur Eneas; koshoc'h eo ivez an darnvuiañ anezho eget an danevelloù hanternozel. Hiniennoù a zegas deomp da soñj eus traoù c'hoarvezet a-raok ginivelezh Hor Salver, ha wardro ar pempvet kantved al lodenn vrasañ o devoa kemeret o neuz.

Koulskoude, an dielloù m'int miret enno a zo kalz nevesoc'h. « Levr ar Vuoc'h C'hell » *(Lebar na Huidre)* eo ar-c'hoshañ : skrivet eo bet gant un den

marvet e 1106. « Levr Leinster » hon eus meneget dija a zo bet savet war-dro 1150, ha « Levr an Aloubidigezhioù » kent 1168. Arabat krediñ avat ne vije ket bet miret an danvez kozh enno. Adkemeret o deus o oberourien ar skridoù koshoc'h, pe lakaet dre skrid kontadennoù a dremene dre gomz a rumm da rumm. Dre gomz hepken e oant bet miret betek ar 7vet kantved, gant ar *fili* a gane e lezioù ar roueed, o harpañ o c'hounerezh war verradurioù skrivet e lizherennoù ogamek. Deut eo betek ennomp anv meur a *file*. Tud enoret, tud a renk uhel e oa ar *fili* a-raok ar Gristeniezh, uhel pe uheloc'h hervez niver an danevelloù a c'hellent dibuniñ. Tud c'halloudus na veze ket brav diskouez dismegañs outo : savet e veze ganto ur flemmgan (paot-tre ar flemmganoù e lennegezh Iwerzhon) a gase d'o enebourien ha d'ar broioù anezho gwalennoù spontus, ken n'o devoa ket, hervez al lezennoù, ar gwir da sevel flemmganoù bep gwech ma karent. Ne voe ket rumm ar *fili* kaset da get a-grenn gant ar Gristeniezh. Anaout a reer ur maread anezho betek an 13vet kantved, zoken e-pad an aloubidigezhioù skandinaviat, ken kriz en Iwerzhon. Da c'houde ez a ar rumm war ziskar, da heul diskar ar roueed veur.

Ganto eta eo bet miret an danevelloù, evel ma veze miret pep tra dre eñvor gant an drouized e Galia. Kemmoù a zo bet graet er menozioù, a-drasur, hogen ne hañval ket bezañ bet gwall vras ar c'hemmoù-se. Levezon ar Gristeniezh he deus pouezet warno : anat eo da skouer e dibenn *Tonkadur Bugale Lir*. Unan eus danevelloù ar « rummad doueedoniek » pe « rummad an De Danann » eo houmañ, o pleustriñ war zarvoudoù rakkristen. A-benn ar fin, avat, e teu bugale Lir, troet da elerc'h, da gaout repu gant ur sant hag a ro dezho ar vadeziant kent dezho mervel. Bet ez



eus bet adembregadurioù e-giz-se betek an 18vet kantved; betek bremañ zoken, pa soñjer en deus Synge adkemeret danvez *Tonkadur Bugale Usnec'h* da sevel ur pezh-c'hoari brudet. Danevelloù all (re an Uladed, gwelout larkoc'h) n'int ket bet kemmet kement dre ma ne dint ket chomet ken buhezek a-hed ar c'hantvedoù.

Un dra all a dalvoudegezh a zo gant ar c'hontadennoù iwerzhonek : diouto o-unan int ; n'o deus ket pleget da levezon al lennegezhioù all. Gwall zisheñvel int eta er feur-se diouzh hol lennegezh vrezhonek-krenn hag a zo peurliesañ, evel ma ouzer, un adskeudenn eus al lennegezh c'hallek. Dav eo soñjal n'eo ket lec'hiet Iwerzhon evel Breizh : un enezenn a zo anezhi. Gwir eo ez eo bet aloubet meur a wech, gant ar Saozon dreistholl. Hogen mailhed o deus en em ziskouezet bepred Iwerzhoniz da heñvelekaat o alouberien outo. Lavaret eo bet meur a wech e veze ar Saozon gouezelekaet kerkent ha ma raent o annez er vro, ken na deuent da vezañ diwezhatoc'h gwellañ difennourien an Enezenn C'hlas. Dister eo ivez levezon al lennegezhioù meur gresianek ha latin. A-wechoù eo deut gant an addisplegadurioù un eñvoradenn bennak ; netra ken. Kalz kreñvoc'h eo al liammoù gant al lennegezh kembraek. An hevelep danvezioù a en em ziskouez alies en eil hag eben : Manannan mac Lir a zo Manawyddan ab Llyr, ha Balar en deus an hevelep perzhioùhud hag Yspaddaden Penkawr. Neoazh, n'heller ket lavarout ez eus amañ ul levezon estren : Kembreiz hag Iwerzhoniz a zo Kelted o-daou, hag, ouzhpenn an eskemmoù etrezo, e c'hell meur a dra bezañ chomet boutin abaoe ar mare ma ne oant ket c'hoazh dispartiet.

Boas e vezer da rannañ an danevelloù etre tri rummad bras : ar rummad doueedoniek, pe rummad an De Dannan ; rummad an Uladed (tud an Ulster) ; rummad ar Fenianed (Fianna). Rummadoù all a zo c'hoazh evel ma welimp larkoc'h. Dre o danvez e vezont renket ivez : evel-se e veze graet gant ar *fili* evit mirout soñj anezho. Setu penaos e c'heller kontañ un tregontad a rummadoù : ar Skrapadegoù-chatal, an Harluioù, an Hemolc'hioù, ar Merdeadennoù, ar Marvoù... Da skouer, *Tri glac'har an Danevellañ* a zo Marvoù anezho (1).

*AR RUMMAD DOUEEDONIEK*. — Hervez mojennoù Iwerzhon, e voe aloubet ar vro meur a wech kent donedigezh Hor Salver. Da gentañ eo deut Partholon a Vro-C'hres. Da c'houde, bugale Nemed, a Skutia (Scythia), pe (se 'zo hervez ar mojennoù) a Vro-Spagn, pe c'hoazh eus Bro ar Re Varv. Stourmet o deus enep bugale Partholon. Neuze e teu ar Fomore, tud euzhus gant pennoù givri. D'o heul e tegouezh an Dud Bolg ; diwezhatoc'h an De Danann (ac'hano an anv « rummad an De Danann » implijet alies evit an holl vojennoù-mañ) ; erfin bugale Mile (Iwerzhoniz a-vremañ) hag ar Bikted o tont eus a Vro-Skos.

Skrivet en deus d'Arbois de Jubainville ul levr dudius diwar-benn an aloubidigezhioù : *Le cycle mythologique irlandais et la mythologie celtique*. Pouezet en deus war an heñvelderioù etre ar mojennoù-se ha re Vro-C'hres. Da skouer, Hesiodos

(1) Troidigezh gant Roparz Hemon, *Gwalarn*, niv. 6, 7, 10, 11, ha *Sterenn*, niv. 12.



(*Labourioù ha dervezhioù*) a lavar ivez ez eus bet peder gouenn lerc'h-ouzh-lerc'h : gouenn aour, gouenn arc'hant, gouenn arem, gouenn a-vremañ. Hervez d'Arbois de Jubainville e vije ar meuriad De Danann tud ar ouenn aour. Kavout a ra ivez heñvelderioù en Indez hag en Iran. Hervezañ e vije ar meuriad De Danann doueed an Deiz hag ar Vuhez, tra ma vije ar Fomore doueed an Noz hag ar Marv.

Evitañ da vezañ talvoudus-tre da studiañ mojennoù kozh Iwerzhon, e levr a zo koulskoude diarbennet ar menozioù anezhañ gant kalz. Lavaret eo bet ez eo iskis gwelout doueed deut da vezañ tud : ar c'hontrol eo a c'hoarvez peurliesañ (da skouer, gant an hanterzoueed e Gres, evel Akilles, Aiaks, Herkules). A-hend-all, an dra-se end-eeun a zo c'hoarvezet emichañs gant an De Danann. Deut da vezañ isdoueed da c'houde e hañvalont bezañ. Lavaret e vez emaint o chom e mougevioù, er menezioù, abaoe m'int bet trec'het gant bugale Mile. O tiwall ar vro emaint. Darn anezho zoken a zo bet troet da zoueed, e Breizh Veur kentoc'h eget en Iwerzhon. Pouezet re en deus graet d'Arbois, hervez lod, war heñvelderioù a c'hell bezañ kavet etre an holl Indezeuropiz.

A-du-all, sur eo ez eus amañ gwirioneziоù kuzhet e-mesk ar faltazi. Alouberien o deus graet lerc'h-ouzh-lerc'h o annez en Iwerzhon (evel e Gres). Darn a oa genidik eus ar broioù-traoñ, marteze, evel Partholon, dre ma 'z eo bet stank ar voraerien o tont eus ar Mor Kreizdouarek da gerc'hat staen en Inizi ar C'hornog.

Brasañ danevell ar rummad doueedoniek eo hini *Emgann Mag Tured* (Moytura). Dilestret o deus an De Danann dre guzh en Iwerzhon, gwarezet m'int bet gant ur gogusenn-hud (mojennoù 'zo a lavar ez int deut war eskell an avel ; aba-

lamour da se ez int doueed an neñvoù hervez d'Arbois). Dalc'het e oa ar vro d'ar mare-se gant ar Fir Bolg. Kuzuliadeg a zo. An De Danann a zo armoù gwelloc'h en o c'herz : goafioù lemm, tra n'eus nemet goafioù tougn gant ar re all. Lazhañ a reont roue ar Fir Bolg. Goulennet ganto an hanterenn eus ar vro, ha nac'het outo. A-benn 105 dervezh eo lakaet an emgann. Hemañ a bad pevar dervezh leun. Mont a ra ar maout gant an De Danann. Ret-mat d'ar Fig Bolg reiñ Iwerzhon a-bezh, nemet ar C'honnac'ht, ma 'z eont d'en em repuiñ. Hervez d'Arbois e vije bet un Emgann Mag Tured hepken da gentañ ; hogen ar skridoù a zo deut betek ennomp a lavar ez eus bet daou. Kresket eo bet an danvez : ar pezh a oa gwechall-gozh ul lodenn eus an emgann a zo deut da vezañ unan all distag. A-enep ar Fomore eo e stourmer ar wech-mañ (doueed ar Marv, hervez d'Arbois ; tra pe dra, diagentidi an De Danann, hag o enebourien a-viskoazh). Skoazellet eo an De Danann gant an doue Lug. Hemañ a ya da Dara, kêrbenn veur Iwerzhon, hag e ro da bep hini e lec'h en emgann hag er govelioù ma vez prientet an armoù. Pa wel ar Fomore ez a an traoù ker mat gant an De Danann, e kasont ur spier hag a deu a-benn da c'hloazañ ar gov. A-barzh neuze eo kemmet penn ar vazh evit ur mare. Balar a ro sikour d'ar Fomore gant e berzhioù-hud : bep gwech ma tigor e lagad e vez lazhet kement hini a vez gwelet gantañ. Lug a c'hell koulskoude terriñ e benn da Valar gant ur maen. Echu eo an emgann : tec'hout a ra ar Fomore, kollet ganto Iwerzhon. En o bro c'henidik emaint o chom abaoe, en tu-hont d'ar mor, e Bro ar' Re Varv, gant o doue Tethra hag en deus kollet e gleze en Emgann meur Mag Tured.

Ker brudet all eo *Tonkadur Bugale Lir* ha *Tonkadur Bugale Tuireann*, hogen ne gav ket deomp e talv ar boan reiñ amañ un diverrañ anezho, dre m'int bet embannet div wech e brezhoneg. Meur a zanevell all a zo c'hoazh er rummad doueedoniek, stag ouzh Emgann Mag Tured pe distag dioutañ.



Pouezusañ elfennoù an henlennegezh iwerzhonek a vez kavet er rummad-mañ, div dreist-holl en o zouezh.

Da gentañ, e komz-plaen ez eo skrivet an danevelloù, an darn vrasañ anezho da nebeutañ. Setu ur c'hemm bras etrezo ha gwerzioù meur Bro-C'hres. Koulskoude e kaver e meur a lec'h barzhonegoù kaer-meurbet, bet savet hervez reolennoù diaes ha niverus (keñveriañ gant reolennoù strizh ar werzaouriezh e Bro-Gembre). Skoueriòù anezho a c'heller kaout e *Tonkadur Bugale Lir* : setu amañ klemmgan bugale Lir troet da elerc'h, gloazet kriz gant ar mor skornet :

*Gwall-rec'het omp fenozh,*
*Gant hor c'horfoù dibluñv,*
*Yen d'hor sol wiridik,*
*Ar reier rust, diblaen.*

*Kas hol lezvamm ouzhimp,*
*O c'hoari 'n hon eneb,*
*Ouzh hor c'has war ar mor,*
*E stumm elerc'h marzhus.*

*Hor c'houronk war an aod :*
*Spoum an tonn hag ar fru.*
*Hol lod e fest ar bier :*
*Holen c'hwerv ar mor louet.*

D'an eil, e teu dibaouez tud ha traoù dreist-natur da gemerout perzh en darvoudoù. En Ilias

ivez e weler an doueed o tommañ ouzh an emgannoù ; unan bennak a zo gloazet enno zoken. Hogen n'eo ket ker marzhus an danevell. Gant Iwerzhoniz emaomp bepred e-touezh boudiged, achantourien, drouized. Merdeiñ a reer war ur mor a verzioù-hud. Ar strobinellourien n'int ket mistri o-unan war o strobinelloù : Aoife, lezvamm bugale Lir, n'hell ket reiñ en-dro d'an elerc'h o stumm-den, eviti da gaout keuz eus he zorfed. Ur faltazi diroll o ren war ur bed a huñvre.

*RUMMAD AN ULADED.* — E-pad pell amzer eo bet Bro-Ulster gouezelek kerkoulz evel ar rannvroioù all, setu penaos ez eus danevelloù niverus o plediñ gant kurioù an Uladed. Abaoe ar XVII[vet] kantved hepken eo bet dic'houezelekaet tamm-ha-tamm gant ar brotestanted saoz (pe saoznekaet, darn anezho o tont eus Bro-Skos).

N'eus ket danvez istor hepken e rummad an Uladed, anat eo, hogen brasoc'h e seblant bezañ lod ar wirionez ennañ eget er rummad kentañ. Traoù c'hoarvezet nebeut amzer goude ginivelezh H. S. a zo displeget ennañ.

Dreist danevelloù a bouez evel *Kemeridigezh Kastell da Derga*, hini *Kastell Da Choga*, *Tonkadur Bugale Usnec'h* ha meur a hini all, e par *Skrapadeg Saout Coualnge* (Cooley, Koule) evel ur briñsez en he lez (2). Hir-kenañ eo an dezrevellmañ, ha souezhet e c'heller bezañ o welout un oberenn ker bras ha ken skedus o plediñ gant ur skrapadeg-chatal. Danevelloù all heñvel o danvez a zo c'hoazh en henlennegezh iwerzhonek, hag e ranker soñjal evit o c'hompren ez eo Iwerzhon

(2) Embannet eo bet ul lodenn vras anezhi war *Walarn*, niv. 13, 15, 17, 18, 19, 27. Reiñ a reomp koulskoude danvez ar Skrapadeg dre m'eo kozh an niverennoù-se.



tuet gant an natur d'ar magañ-saout, ken gleb ha glavek m'eo an hin anezhi, pradoù fonnus en he c'hreiz, druz ar geot ha ken klouar an amzer ma c'hell ar chatal, evel e Breizh, mont bepred da beuriñ er-maez, er goañv kerkoulz evel en hañv.

Ur vojenn-diazez a zo oc'h ober framm ar Skrapadeg. Tabut a zo etre ar roue Ailill hag e wreg Meve, da c'houzout piv eo ar pinvidikañ anezho. Degaset madoù pep hini, ker fonnus ha ker fonnus e tiskouezont bezañ panevefe un tarv burzhudus a zo e kerz ar roue. Gwarizius evel m'emañ, e fell da Veve kaout un tarv koulz hag hini he fried : an Donn, an tarv gell a zo perc'hennet gant un Ulad. Kannaded a zo kaset da Vro-Ulster. Asant a zo da gentañ, hogen ar perc'henn a zo feuket da c'houde gant komzoù diseven ar gannaded, ha n'eo ket roet an tarv. Divizet eo enta gant Ailill ha Meve ober brezel enep an Uladed. Aes e vo ar skrapadeg, a gav dezho, dre ma rank an Uladed, da heul ar strobinell, gouzañv ar boanvugale bep bloaz e-pad 108 eur. Taget int d'ar poent-se, hag e vijent trec'het panevefe an haroz Cuchulain (Kouc'houlin) oc'h en em gannañ en o lec'h. Daoust dezhañ bezañ yaouank-flamm, ul lazhadeg vras a gadourien a zo. Gwall-c'hloazet eo avat dre strobinelloù ur vaouez, met e dad Lug a deu d'e skoazellañ. Goude ur c'housk hir e teu dezhañ e nerzh adarre. En ur gaer a daolenn e weler anezhañ o punellat tro-dro d'an arme, o saouzaniñ ar vrezelourien gant e zremm disneuziet, o hoalañ ar merc'hed gant e gened dispar deut adarre en e gerc'henn. Setu, avat, an Uladed o tont. Trec'het eo Iwerzhoniz, dre strobinelloù adarre. Hogen, daoust dezho bezañ faezhet, Ailill ha Meve o doa gellet skrapañ an tarv. A-benn ar fin ez eus un emgann spontus etre tarv ar roue

hag hini ar rouanez ; hemañ a lazh tud e-leizh a-raok dezhañ frikañ e benn ouzh ur menez.

Setu aze danvez ar Skrapadeg hec'h-unan. Padal, evel m'eo c'hoarvezet gant mojennoù Bro-C'hres, staget eo bet outi meur a santoc'had all.

Da gentañ e teu dezrevelloù o lavarout penaos eo bet diskuliet ar skrapadeg d'ar *fili*. Bez' ez eus ivez « isskrapadegoù », evel hini Fraec'h (3) (na gomzer nemeur eus ur skrapadeg-chatal enni, daoust d'he zalbenn) ; kontadennoù diwar-benn Kouc'houlin, h. a.

Dudius eo ar mojennoù-se dre ma lakaont dirak hon daoulagad tud disheñvel-krenn o doareoù-bevañ diouzh hor re. Heñvel a-walc'h eo Uladed Konor hag Iwerzhoniz Meve ouzh kadourien Homeros : daeoù kent an emgann, komzoù entanet, krogadoù hini-ha-hini dirak an arme, banveziou ramzel. Evito da stourm a-lazh-korf, stad a ra an harozed an eil eus egile. Heñveledigezhioù a zo ivez gant tud veur ar c'hladdalc'helezh ha gant ar C'halianed.

Ne da ket pell tresadur ene an harozed, met unan bennak a deu a-wel koulskoude : Meve, Ailill, Konor, Deirdre, Kouc'houlin. Hemañ n'en deus ket e bar el lennegezh iwerzhonat. Tennañ a ra da Akilles ha da Herakles war un dro. Gouzout a ra spontañ e enebourien gant e droioù-hud. Dont a ra da vezañ ken tommet gant an emgann ma ranker degas tri bailhad dour yen da derriñ warnañ, hag an tommder a laka kantennoù ar c'hentañ bailh da darzhañ. E-giz ar re all, bihanaet eo e c'halloud gant berzioù-hud niverusmeurbet.

---

(3) *Gwalarn*, niv. 148-149.



*RUMMAD AR FENIANED (FIANNA)*. — Ar Fenianed, anezho un doare armead, a zo bet displeget o c'hurioù e dezrevelloù chomet buhezekoc'h eget re an Uladed ; evel-se eo brasoc'h ar c'hemmoù bet c'hoarvezet enno a-hed ar c'hantvedoù. Kadourien e oant, o lakaat an urzh da ren, o tifenn ar vro enep an dud estren, o stourm ouzh fallagriezh ar pennoù-bras. Ar gefridimañ o deveze e-pad ar goañv. O jiboesaat e tremenent an hañv. Traoù c'hoarvezet (sañset) etre 174 ha 283 goude H. S. a gaver er rummad-mañ, a zo nevesoc'h eta e zanvez eget hini an Uladed. Fionn (Find), o ren warno, Oisin (Ossian) o barzh, Oskar e vab, Diarmaid, Grainne, setu o zud veur. A bep seurt traoù a veze ret gouzañv evit bezañ degemeret en o zouezh, ha lezennoù strizh-meurbet a rankent heuliañ da c'houde.

Deut eo enta ar rummad da vout pinvidikoc'h-pinvidikañ. Danevell *Diarmaid ha Grainne* eo ar brudetañ-holl moarvat (4). Un istor a garantez eus ar re vravañ : goude bezañ bet prometet da Fionn e tec'h Grainne gant he c'haredig Diarmaid, en desped da hemañ da gentañ. Ur vuhez dispar a ren Diarmaid ha Grainne, daoust da Fionn bezañ o redek war o lerc'h hep ehan nag astal ; gwarezet int gant ar strobinellour Aongus hag o mignoned Oisin hag Oskar. Goude bezañ bet o klask repu en un hiliberenn voliac'hus, Diarmaid ha Grainne o deus ar peoc'h digant Fionn. Dont a ra hemañ, avat, da lakaat un hoc'h-gouez da lazhañ Diarmaid. Souezhus-kenañ eo fin an danevell : dimeziñ a ra Grainne gant Fionn. Marteze e c'heller gwelout aze an hevelep tonkadur dall a sache Grainne war-du Diarmaid, o kas anezhi etrezek

---

(4) *Gwalarn*, niv. 32.

enebour e vuiañ-karet. Skouerioù all a zo el lennegezhioù keltiek eus ur seurt karantez dreistnatur o kas-digas mab-an-den, panevefe nemet e Tristan hag Iseult : dindan levezon ur galloud kevrinus eo an eil re hag ar re all.

E-kerz ar XVvet kantved eo bet skrivet *Diarmaid ha Grainne* er stumm a anavezomp. Anat eo koulskoude ez eo kalz koshoc'h, dre ma 'z eus e-barzh elfennoù rakkristen evel ar strobinellour mat Aongus hag an hiliberenn.

Oberennoù all a zispleg c'hoazh taolioù kaer ar Fenianed (5), hogen e c'heller ivez bodañ ul lodenn anezho en ur rummad all :

*RUMMAD AR BED ALL* (*TIR NA N-OG*). — Hervez kredennoù a wechall eus Bro-Iwerzhon, ha, dre vras, kredennoù ar Gelted, ne dae ket an ene da get goude ar marv. Ur veaj eo hemañ. Gouez da Iwerzhoniz ez eus er C'hornog, pell en tu-hont d'ar mor bras, inizi burzhudus ma vev an eneoù. Bro ar Fomore eo. Eno int aet adarre goude bezañ bet trec'het en emgann Mag Tured. Evit ar C'halianed, Ploutarkos ha Prokopos a lavar penaos e oa e bro ar Vorined moraerien a gase e giz-se an eneoù d'an tu all eus ar mor. Kavout a raent war an aod bigi o sankañ en dour gant o lestrad diwelus. Goude pignet enno e vezent degaset buan da Vreizh-Veur. Eno e skañvae ar bigi a-daol-trumm, hag e tistroent da C'halia. Kredennoù heñvel a-walc'h a vije bet e Breizh-Vihan ivez.

Er mojennoù iwerzhonek, douar ar C'hornog a zo anezhañ douar ar yaouankiz peurbadus : *Tir na n-Og*. Niverus-tre an danevelloù o pledin gant

(5) Unan anezho a zo bet aozet war *Walarn*, niv. 162.



an danvez-se, en o zouezh hini beaj Oisin e *Tir na n'Og*. Re anavezet eo gant ar vrezhonegerien desket evit ma vije roet amañ un diverrañ anezhi (6). *Immrama* a vez graet eus ar rummad-mañ (merdeadennoù), anezhañ un anv adkemeret gant Maodez Glanndour evit e varzhoneg kaer ma liv merdeadenn an ene war-du e Grouer. Un *immram* brudet a zo hini Mael-Duin, a laka ac'hanomp da dremen a enezenn da enezenn : hini ar merien ruz, hini an evned meur, hini ar pirc'hirin distro, hini ar c'hoved spontus, hini ar marv, re all c'hoazh. En *Immram Kondle ar Ruz* e teu ur plac'h kaer da gerc'hat mab ur roue Iwerzhon en e vagwer : biken ne zeuy en-dro d'ar vro (7). Meur a elfenn eus an *immrama* a yelo da binvidikaat « Danvez Breizh » ar romantoù gallek. Ouzh an hevelep rummad e c'heller stagañ ar *Gweledigezhioù*, hag a zo bet adkemeret ivez o danvez gant tud ar Grennamzer en Europa a-bezh (8). Hag hor paour kaezh *Mirouer de la Mort*, ker poanius ha ker moredus an 3.602 werzenn anezhañ, daoust ha n'heller ket merzout ennañ, deut en-dro deomp dre ar skridoù latin, un adskeudennig dister — ha re hir, siwazh (9) — eus gweledigezhioù hor breudeur tramor ?

(6) *Gwalarn*, niv. 8; R. Hemon, *Cours Elémentaire de Breton;* aozadurioù gant Abeozen, *Gwalarn*, niv. 138-139 ha 162.

(7) Gw. : « Danevell varzhus S. Brendan ». *Gwalarn*, 18, 19, 20, 21, 22,. Ivez : « Merdeadennoù Snedgus ha Mab Riagla ». Ibid., 104-105.

(8) Gw. : « Guéladen Tondal », gant an 'Abad Heneu (mouladennoù *Dihunamb*).

(9) Evel just, ne gomzan ket eus ar yezh, hag a zo talvoudus-bras evit an neb a fell dezhañ peurzeskiñ ar brezhoneg.

*DREVEZADENNOU.* — Re reut e hañval bezañ marteze displegadenn ar c'hurioù, re iskis ar strobinelloù hag an taolioù-hud. Kempouezet e vezont alies gant luadennoù, pa 'z eo gwir eo ken techet Iwerzhoniz d'ar goap evel d'ar faltazi. Ouzhpenn ar pennadoù farsus a gaver a-wechoù en oberennoù meur, ez eus ur rummad all a zanevelloù a vez drevezet enno taolioù kaer ar Fenianed hag o c'henseurted. Drevezet eo bet ivez an taolennoù skedus, ha zoken an *immrama* hag ar gweledigezhioù. Anat eo eta ne vez ket kollet ar gwel eus ar bed bev gant ar Gelted evel m'eo bet lavaret re alies. Er rummad-mañ emañ *Banvez Bricre* anavezet dreist ar re all, oc'h ober goap ouzh Kou-c'houlin : lazhadegoù diskiant n'eo ket, tra ma treuzer, e *Gweledigezh Mab Konglin* (10), lennoù laezh, morioù soubenn ha lagennoù saos...

Ouzhpenn an traoù moliac'hus hag a zo an elfenn-ziazez, e kaver er mojennoù iwerzhonek un dra all a bouez : an *danvez-drama.* Kemend-all a vez kavet ivez el lennegezh kembraek hag er gwerzioù dastumet e Breizh gant Kervarker, An Uhel, Penngwern ha reoù all. Bez' ez eus aze ur gwir c'hoariva o kellidañ : paot an taolioù-soupren, stank an taolennoù lerc'h-ouzh-lerc'h, kaset an displegadenn buan-ha-buan, priziet kalz an emzivizadennoù. Ur souezh eo koulskoude gwelout penaos o deus ar Gelted gortozet pell amzer kent krouiñ ur c'hoariva dezho o-unan. Ar misterioù brezhonek n'int ken nemet aozadurioù a-ziwar ar galleg pe al latin : e pezhioù pe e lodennoù 'zo bepken (e *Buhez kozh Sant Gwenole* da skouer) ez eus muioc'h a draoù breizhek. Gant Ar Bayon, Perrot, Malemanche, Roparz Hemon, Riou, Drezen,

(10) *Gwalarn*, niv. 47.



Priel hag un nebeut reoù all eo bet stanket an toull, met kement-se n'eo c'hoarvezet nemet er XXvet kantved. En Iwerzhon ivez n'eus bet krouet ur gwir c'hoariva nemet gant Hyde ha Synge. Iskis eo an dra-se. Memes tra, aes eo kompren ar stad a veze graet gant hon tadoù kozh eus ar misterioù, daoust pegen dister e vezent peurliesañ ; n'eo ket bet diaes kennebeut lakaat hor gwerzioù dindan stumm pezhioù-c'hoari (gwelout da skouer penaos eo bet aozet *Ar Roue Gralon ha Ker-Iz* evit ar skinva) (11). An hevelep tra evit *Deirdre ar Glac'har,* skrivet gant Synge a-ziwar *Tonkadur Bugale Usnec'h.*

*TALVOUDEGEZH AN HENZANEVELLOU IWERZHONEK.* — Anzavomp didroidell ez eo iskis ha kerseüs al lennegezh iwerzhonek kozh evit an neb a zo leun e spered gant ar skridoù gregach ha latin. Kalz laoskoc'h eo ar frammadur, diroll ar faltazi ; alies e tec'h an daneveller diouzh e zanvez. Mat e vije, avat, diwall diouzh un dreuzvarnadenn a zo kouezhet enni meur a azeuler eus ar sevenadurioù kreizdouarel : ne vije ket bet gouest ar Gelted da sevel oberennoù urzhiet mat ha renket brav, nemet gant harp Kreisteiziz e vije. Ur gaou eus ar re vrasañ n'eo ken, evel ma weler dre studi ar romant kembraek *Kulwc'h hag Olwen;* frammet eo hemañ ker brav ha n'eus forzh peseurt romant gallek eus ar Grennamzer, daoust n'oa ket bet levezonet gant al lennegezhioù kreisteizel, evel m'en deus J. Loth hen diskouezet splann. En Iwerzhon ivez e c'heller lavarout kement-se evit *Diarmaid ha Grainne* da skouer.

(11) *Gwalarn*, niv. 138-139.

Hogen, gwir eo n'eo ket ereet start atav kerzh an darvoudoù e meur a santoc'had iwerzhonek.

A-du-all, berr-souezhus eo meur a bennad anezho : el lec'h ma vije gortozet un displegadenn hir ha lintrus e-giz re an Ilias, n'eus alies netra pe dost. Ret eo kompren amañ ez anaveze pizh ar selaouerien ar vro hag ar mojennoù. Trawalc'h e veze gant ur ger evit degas dezho da soñj ur gweledva pe ur marvailh bennak. Dreist-ezhomm e vije bet kavet un taolennadur dre ar munud.

Ar rolloù-anvioù hir-hir hag a vourre Iwerzhoniz (ha Kembreiz) kozh ouzh o selaou a zo deut ivez da vezañ hegasus-kenañ hiziv. Met pep hini ac'hanomp a c'hell tremen e-biou hep o lenn, evel ma reer atav gant « roll ar bigi » en Ilias. En eil re hag er re all ez eus evel-se pennadoù hir na vezont lennet ken nemet gant ar ouizieien, hag e vije disleal teurel an dismegañs war al lennegezh iwerzhonek abalamour da bennadoù moredus a gaver en holl lennegezhioù kozh.

Goude ar souezhennoù kentañ e teuer da garout an danevelloù-se dre zarempred hir ganto. Ret eo evit-se lakaat da sevel ennomp a-nevez an ene keltiek-se, a zo bet mouget ha disleberet gant ar gelennadurezh. An ene keltiek eo moarvat a zo deut war-c'horre e kalon ar C'hallaoued eus ar Grennamzer, bet ken dedennet gant an Danvez Breizhek. Talvoudus eo ivez lenn an henlennegezh iwerzhonek dre ma verzer splann n'eo ket bet ar Gelted rambreerien distrivant pa oant e-kreiz o brud. Arabat ankounac'haat ez int bet mistri war an Europa Kreiz etre ar $V^{vet}$ kantved hag ar I-añ kantved a-raok H. S. Ar re a zo bet aloubet an Azia-Vihan ganto a zo bet tud bouilh, ha kemend-all a c'hell bout lavaret eus Iwerzhoniz : an Uladed, an alouberien deut er vro lerc'h-ouzh-lerc'h hervez ar mojennoù koshañ a oa tud taer ha bre-



zelourien eus an dibab. Setu dres ar pezh a zo dudius er bed heniwerzhonat : unvanet en deus ar garantez evit ar c'hevrin gant ar skiant-poell. Bez' ez eus meur a dra ouzhpenn *Tir na n-Og* en e vennadoù.

Bezomp reizh : goude hor bout lakaet ar C'hresianed e kemm gant Iwerzhoniz, ne vije ket fur deomp nac'h dreistelezh ar re gentañ. Hep e bar e chom ar burzhud gresian, hag un druez eo ez eo bet damguzhet a-zirak hon daoulagad gant al Latined. Pezh na vir ket ouzhimp da lenn hag adlenn oberennoù meur Iwerzhoniz. Er mod-se e sankomp don en aergelc'h an tadoù hag en orin ar ouenn, pa 'z eo gwir e rankomp adsevel evidomp ur bed keltiekoc'h o tereout klokoc'h ouzhimp.

# BREZHONEG AR MOR
# GANT PESKETAERIEN AR GELVENEG

*Danvez dastumet*
*gant A. BOURLIGUEUX*
**Urzhiet ha lakaet e brezhoneg**
**gant G. B. K.**

*(KENDALC'H)*

V

AR ROUEDOU

Gant *neud* e vez graet ar rouedoù (liester *roued* a zo distaget « *roejou* ») ; an neud a zo e *pellennoù;* ober pellennoù a zo « *peuna* » (punañ) neud, o dizober « *dibeuna* » neud.

War un *estell* (skd. 9), ur c'harr-dibuner bras anvet *touseg* ivez, e vez lakaet an neud a-wechoù. Meur a hini a lavaras din ne oa an *touseg* nemet an troad a zoug ar *bannoù,* touseg ha bannoù oc'h ober a-gevret an estell.



An doare bulzun a dalv da ober ar roued a zo anvet an *nadoz* (skd. 9).

Da ober ur roued e reer da gentañ an *astenn* (skd. 10),, a zo anezhañ erien uhelañ ar roued, war e hed ; fardet eo ken hir ha ma karer : astenn eur




*roued vrilli* a zo mil lagad er Gelveneg hag eizh kant e Leskonil (etre ugent ha tregont metrad). P'eo fardet an astenn, e c'heller ober ar roued ken *don* (kel ledan) ha ma karer. Skoulmoù an astenn a zo skoulmoù-skout pe skoulmoù plat : ar re-mañ a zo diaesoc'h d'ober ; gwelloc'h skoulmoù int koulskoude ; dibaot eo gwelout fardañ rouedoù gant skoulmoù plat, peogwir e labourer kalz buanoc'h gant skoulmoù-skout.

A-hed an astenn, a lagadenn da lagadenn, e

tremen un neudenn anvet ar *poell ;* skoulmet e vez ar poell d'ober ul lagadenn vras hag e teu lagadennoù an astenn d'en em stardañ : pa vez dastumet evel-se ar poell e stumm lagadenn, e vez graet *tester* eus an astenn ; *tester* a zeu hep mar




eus « test », o vezañ m'eo anezhañ un test a vo graet peurrest ar roued dioutañ, lagad goude lagad. Ouzh penn an astenn e chom un tamm neud ;



warnañ e vo skoulmet neud an nadoz, ha drezañ e vo kendalc'het al labour ; an tamm-neud-se a zo *ar pennstag*. Diwar-benn ar poell, em eus klevet an teir lavarenn-mañ : « *Na lakaez ket tro e-barzh ma foell !* » ; « *Emañ poellet ma roued* » ; « *Ma torrez ar poell e rankin poella adarre* ».

Pezh a zo etre div renkennad skoulmoù a zo ur *ristenn ;* ur ristenn a zo dezhi an hanter eus uhelder al lagad ; diouzh tu al lagad ez eo ledan pe ledanoc'h, ha diouti e vez moul ar roued. Muzuliet e vez ar ristenn dre implij *ar voul* (skd. 10).

« *War ar voul e farder ar ristenn. Div ristenn a ya d'ober ul lagad. Ar ristenn n'eo ket un hanter lagad hepken, met an holl renkennad, penn-da-benn an tester. Ur renkennad skoulmoù a ranker fardañ d'ober pep ristenn. Pevar-ugent ristenn pe daou-ugent lagad a ya d'ober ur roued vrilli.* »

Pa vez echu ar roued e vez *kordennet ;* lakaet e vez ur gordenn a-hed ar penn-laez hag ar penn-traoñ anezhi : « *Mont a ran da gordenni roejoù.* » Re dev ar c'hordennoù evit ma vijent staget war-eeun ouzh neud moan ar roued, ar stag a zo graet gant un neudenn gotoñs tevoc'h eget hini ar roued: *neud-kordenniñ* (14), anvet c'hoazh *neud-postoù* pe *postoù* hepken.

Ouzh kordenn an traoñ e vez staget plomennoù : *plomet* eo ar roued. Ouzh kordenn al laez e vez staget tammoù spoue : *skoljet* eo ar roued ; e Leskon e leverer *skolj*, ur *skoljenn* evit « spoue, ur spouenn ». Er Gelveneg e leverer, ouzhpenn skolj, *lij*, ul *lijenn*. Biskoazh ne glevis « skoljennoù, lijennoù ». War gordenn al laez e lakaer ivez ul *lijenn-goad* (skd. 11) evel ma vez lakaet an tammoù skolj (dre an toull-kreiz hag an askoù diouzh an

(14) *Neud-rouedoù, neud-gwriat, neud-linenn* (besketa).

daou du e tremen ar gordenn) ; n'eo al lijenn-goad nemet ur blakenn-berc'hentiezh a ro tro da c'houzout da biv eo ur roued aet kuit d'an driv.

*Dreset* e vez ar rouedoù toullet pe roget : « *Deut da labourat, amañ zo* (ez eus) *roejoù da zresa* » ; « *labour-dresa ho po, roget eo ma roued penn-da-benn.* » A-raok dresañ, dav eo *tailhañ ;* toulloù ar roued a rank bezañ tailhet mat, da lavarout eo, kempennet dre droc'hañ an tammoù roget, ha diaesoc'h eo tailhañ eget dresañ : « *tailhet t' eus ? Mat ! klask ar penn-stag ha labour de'i !* » Da




aesaat dougen ar roued pa zreser, e vez savet war-bouez ur *c'hrog-dresañ,* n'eus anezhañ nemet un tamm neudenn houarn tev, pleget e daou benn e stumm daou grog.

## AR SEURT ROUEDOU

Diouzh braster al lagad e reer rouedoù brizhili, rouedoù sardin driv, rouedoù sardin don. Bez' ez



eus ivez *rouedoù amilh* pe *tremailh* (tri mailh = tri lagad?) ; ur roued amilh a zo ouzh hec'h ober tri fallennad roued kenstur, disheñvel o lagadoù ; gantañ e taper gwrac'hed, leoñveged, kranked ha krestenneged all dreist-holl. Ar seulenn a vez anvet amañ *sen ;* ar sen bras pe *roued-stlej,* abeg da gement a rendaeloù e-touez ar besketaerien, a anver a-wechoù *roued-tro.*

*Roñval* a vez graet eus an avenell pe vazh-roued. Ar ger « sac'h-roued » implijet gant Farnachanavan n'eo ket anavezet; ober a reer gant *sac'h-drag.*

## « DIBESKA »

« *Dibeska* » (pe « *dibeski* », — skañv-kenañ eo an dibenn-ger ha diaes da notennañ) a zo tennañ ar pesked eus ar roued ; un dra a bouez eo : « *strilh da roued da zibeska !* » A-wechoù e vez dibesket




diouzhtu, kerkent ha sachet ar rouedoù er vag ; a-wechoù all e lakaer ar rouedoù bern war vern er vag hep o dibeskañ.

## AN DREILHENN

Un doare dalc'her eo (skd. 12), a ro tro da sec'hañ ar rouedoù e plasoù bihan, ur porzh, ur straed, h. a. Hogos holl o deus ar besketaerien ur seurt « marc'h-sec'hañ » e-kichen o zi. Ken boas eo ar Gelvenegad ouzh ar ger *treilhenn* hag ouzh *stur* pe *eor*. N'em eus ket klevet ober gant ar ger-se evit envel un dreilheris, ur gael pe ur gloued.

Merzit stou ar poentennoù diouzh an tu diabarzh, da aesaat istribilhañ ar roued.

## VI

## NOTENNOU ALL

## AR ROLL

E pep bag ez eus ul levr, dalc'het a-berzh an Enskrivadurezh-Vor, merket warnañ anv holl vartoloded ar bourzh : ar *roll* eo (15) ; miret e vez aketus-meurbet, alies en ur *voest-roll*, boest vetalek stouvet-stank, da glenkañ holl baperioù ar bourzh.

*Rolliñ* a zo bezañ enskrivet war ar roll : « *rolli a rez ganin?* » « *Rollet e vi ganin ? Rolli a rin ac'hanout ?* » « *Dec'h em eus rollet daou zen* ». *Dirolliñ* a zo ar c'hontrol : « *Ne chomi ket pell ganin, 'n ur vont d'an od e vi dirollet !* » « *Skuizh on ganit, diroll ac'hanon !* »

## AN DEN A-RAOK

Anvet e vez evel-se ar martolod a zo e lec'h war fri ar vag, pa'z eus da deurel pled evit leviata pe verdeiñ en tachennoù arvarus (traezhennoù, skoselloù, h. a.) Diouzh a wel ar paotr a-raok e ra al levier. Ret eo dezhañ kaout daoulagad lemm-mat hag ur spered prim ; atav e tibaber evit se ur martolod akuit, yaouank alies, balc'h eus e garg a fiziañs.

(15) Ger gourel; *rolloù* a dalv kement ha « tailhoù », a-hend-all.



## AN DILHAD

Gwisket eo ar vartoloded er-maez gant dilhadoù *siret* (eouliet), *ar c'hapo siret* pe *saro siret*, porpant lien didreuzusaet d'an dour gant eoul lin, hag an *otoù siret*, bragoù graet gant an hevelep danvez.

Diouzh an noz e lakaont ar *c'hapo bras*, mantell vras graet gant lien-gouel doublet gant pallennoù kozh ; ur c'habell heñveldoare a lakaont ivez.

Botoù bras ar besketaerien a vez anvet ganto *botoù-kenou* (ne lavarer ket ur re votoù-kenou, hogen ur *rumm* botoù-kenou) ; « heuzoù » a zo dianav-krenn.

## AR PEVAR AVEL

Anv ar pevar avel hag ar roudoù-avel-etre a zo, er Gelveneg : « *Nort, biz-nort, biz-reter, reter, ?, gevar* (gevred), *su-c'hevar, sud, su-vervent, mervent, merven'-gornog, kornog, gwala'n-gornog, gwala'n, nort.* »

## ANV AR GELVENEG

Er Gelveneg e tistager peurliesañ « *ar Gilveneg, ur Gilvineger*, (ur Gelvenegad), *Gilvinigez* (Gelvegiz).

## Evezhiadennoù war ar gerioù hag ar yezhadur

### I. — GERIOU

*Anv :* « *n'ouzon ket pe ano en do va merenn* », da lavarout eo, petra a vo d'am merenn.

*Askol-laezh :* ur blantenn ouez eo, a vez roet d'ar c'honikled; n'ouzon ket hec'h anv gouiziek.

*Bedeiez :* gavr; ar ger « gavr » ne vez ket implijet er Gelveneg; « *boc'h* » a zo implijet, avat; bez' e lavarer d'ur plac'hig, ez karantezus, « *deus amañ bedeiez !* », « *lammat a ra e-giz ur vedeiez* »; d'ur vaouez, gant kounnar : « *bedeiez !* », « *peseurt bedeiez out-te !* » Eus an eskemmer a implijer da heskennat an etevioù e reer ivez « *ur vedeiez* ».

*Bouilh, bouilhez :* ur *bouilh* a zo ur paotr brav (kv. « Arvor », 14-6-41, pj. 4); ur *vouilhez* a zo un dekenn, ur plac'h kaer, kenedek; klevout a reer ivez « *ur bouilh den, ur vouilhez vaouez* », hogen ar furmoù-mañ a hañval bezañ kentoc'h stummoù derez-uhel, evel « brav-brav, uhel-dreist ». Met, diwar c'hoap e c'heller lavarout ivez d'un den divalav pe lous : « *bez' out ur bouilh !* »

*Kantenniñ :* mont dillo, redek buan, — « *kantenni a ra war e varc'h-houarn* », « *avel vat a zo hag ar vag a gantenn* »; a-wechoù e talv : tec'hout, — « *kantenn 'ta ! emeur o tont da gerc'hat ac'hanout !* »; « *emaon o redek war e lerc'h, met kantennet eo !* » « Redek » a zo anavezet mat; « tec'hout» a implijer dibaot, n'em eus klevet ober gantañ nemet e gourc'hemennoù evel « *tec'h ! tec'h kuit !* »

*Kaoteriad :* ur meuz aozet gant pesked a bep seurt;



dre astenn ster, ar pesked a vez degaset d'ar gêr evit pred an tiegezh.

*Karrastell :* plañchod ar c'harr; « *brein eo ar c'harrastell hag arabat lakaat re a bouez er c'harr* ». Dont a reer ivez da ober *karrastell* eus ar plañchod hag ar brec'hioù war un dro; div rann dre vras a vije neuze en ur c'harr evit al labourer-douar : ar garrastell hag ar rodoù.

*Keuneud :* ne lavarer nepred amañ *keuneudenn*, hogen *un tamm keuneud*.

*Kolmzouret, komzouret :* a vez lavaret eus un tamm koad ken intret a zour, ken treantet gant an dour ma ne c'hell mui chom war neuñv.

*Kompas :* nadoz-vor; *kompas* a zo implijet gant an holl, ha *nadoz-vor* a zo dianav-krenn.

*Kouign :* dre ar ger-se ec'h anver dreist-holl ar bara graet e pep ti da vare an deizioù-ened, gant kalz a amanenn hag a sukr, vanilhez, hag a-wechoù gwin-ardant pe rom; ur wir wastell e oa, a boazhed e forn ar pober. Gwelet em eus ober en tiegezhioù ' zo betek ugent *kouign* tri lur hag ouzhpenn. Mont a ra ar c'hiz-se da goll abaoe bloavezhioù. Ha deut oad zoken da lavarout *bara-dous* e-lec'h *kouign*. *Gwastell* a zo anavezet gant ar ster boas.

*Krapousounoù :* bezañ *war e grapousounoù* a zo bezañ war e grabosoù, war e barlochoù.

*Krennoù-sardin :* n'eur ket evit lakaat sardined re hir ha re dev e-barzh ar boestoù-mir ordinal ; troc'het e vez diouto, eta, an tamm kentañ war-lerc'h ar penn. An tamm-se a vez graet anezhañ « *ur c'hrenn-sardin* ». E-pad pell amzer eo bet lezet ar c'hrennoù-sardin gant ar merc'hed-futur, peadra dezho da verennañ, pe gwerzhet e vezent d'ar besketaerion, a brene anezho d'ober stronk

pe gleur. A-raok ar brezel-mañ, avat, e oad krog da lakaat ar c'hrennoù-sardin e boestoù-mir; mat-tre ar seurt tammoù : « *dispar eo ur voestad krennoù-sardin* ».

*Kugnekell :* krampouezhenn dev, enni vioù, sukr, hag all, muioc'h eget er c'hrampouezh ordinal ; ha « kouign » a ve e rann gentañ ar ger-se ?

*Kuilhañ* a zo dastum al linennoù ouzh o rollañ : « *kemer da banter, ha kuilh da linenn* », « *diskuilh primoc'h da linenn, 'ta !* » A-wechoù e talv kement ha klaviñ ar pesked : « *'mañ kuilhet ganin !* » (ouzh *panter*, keñveriañ ar ger *pantol*, ERNAULT, « Geriadurig br.-gall. », p. 438).

*Dalc'h : dalc'h* eo an eor pa n'eur ket evit e zibradañ a-ziwar ar strad; « *dalc'h eo an eor en ur c'hev* », « *emañ dalc'h an eor* », « *dalc'h on* », « *emaon dalc'h* », « *dalc'h omp, paotred, halomp* (pe « *frapomp* ») *war ar chadenn ma teuy ganeomp* » « *mat an traoù, emaomp dizalc'h !* » En hevelep doare e reer gant *dalc'h* o komz eus al linenn : « *dalc'h eo va linenn* » (keñv. pennad Herle Blomarc'h, war « Arvor », nv. 152, 12-12-43: Daou enebour, an dalc'h hag an donn).

*Dav :* ret ; « ret » n'eo ket dianav-krenn, hogen graet e vez gant *dav* dalc'hmat, koulz lavarout.

*Dav!* a dalv ivez *sko!* « *Na zaoez ket!* », na sko ket! Hag ur gwir verb eo? n'anavezan anv-verb ebet; n'eus nemet an doare-gourc'hemenn hag a vez implijet, hag em eus poan da grediñ e lavarfed « *me a zao, pa zaoez, ma taofen* », furmoù « skeiñ » o vezañ anavezet mat gant an holl ha boazet bemdez.

*Dicheucheunet, diseuch- :* ger iskis, implijet kalz, a dalv « (boued) disec'het », met hepken pa gomzer eus boued danzeet gant lipig; « *ken pell eo bet an traoù war an tan m'eo dicheucheunet ar c'hig; diseucheunet eo da besked : emaint evel tammoù ko(a)d;* « met ne lavarer nepred bara dicheucheunet, hogen bara kras pe bara disec'het.



*Diloriñ :* kas kuit, lakaat da zisparisañ, dieubiñ, lemel (kuit), pellaat (diouzh). Skoueriou : « *C'hwi a dlefe beza bannet er mor da zilori ar vro* » ; « *kerzh kuit, ma ne vi gwelet mui, ma vimp diloret ac'hanout* »; « *diloromp an ti, ha buan !* » ; « *poent eo deoc'h dilori ac'hanomp* (hon dieubiñ eus ho pezañs) ; *me a zilorô ac'hanoc'h !* (me ho kaso kuit) ». A-wechoù e kemer ster « lazhañ » « kas da get » : « *gwell a se ma vefe diloret ar ouenn ac'hanoc'h !* ».

*Dirosterez :* kribenn da zirouestlañ ar blev, « dirouestlerez » ? Mar deo *dirouestlerez*, ne vije ket ar gwashañ eus an distummadurioù a gaver er vro.

*Disklaoua :* « *An dra-se n'eo mat nemet da zisklaoua tan* (nemet d'ober tan kolo, tan flip) » ; « *na dorr ket ar c'hoad a dammoù re vihan pe ne rafent nemet disklaoua tan* » ; ur ster all, nes : « *ma t' eus im* (ezhomm) *ur banne kafe me a zisklaouo un tammig tan* (me a c'hwezho buan un tamm tan)», « *disklaou din tan ma tommin va laezh* ».

*Diskoñset* n'em eus ket kavet er geriadurioù. O komz eus ur c'hef skodek, ulmennek : « *lakaez ar yenn amañ ha gant an taol kentañ e vo diskoñset ar bos* (an ulmenn)» ; ster tost da ziframmañ, tennañ dizamant, terriñ e tammoù.

*Disvantiñ* a zo ober ur sachadenn drumm, un taol krenn, war al linenn da glaviñ ar pesk : « *ma fell dit trap* (tapout) *pesked e rankez disvanti krennoc'h* »; gouzout disvantiñ a zo un dra a bouez. O komz eus un trap-logod : « *disvantet eo*

*an trap, met n'eus logodenn ebet e-barzh* » ; un taol dorn, ur javedad a vez disvantet ivez : « *bremaik em eus disvantet unan* (un taol) *gantañ* », « *bremaik me ' zisvanto ganit div pe deir etre an daou lagad* ».

*Dornad :* kefestad, saead-taolioù, ur festad evit kastizañ; lavarout a reer ivez *skouarnad* e-lec'h *dornad* evit kefestad.

*Eeunañ :* sujañ, reizhañ unan bennak; lakaat u. b. da blegañ; (a-wechoù) kastizañ; « *bremaik e vi eeunet* » ; « *kerzh kuit pe me ' eeuno ac'hanout !* ».

*Eskemmer :* pilgos, tamm bras a brenn ma vez lakaet warnañ an tammoù koad da vezañ didammet gant ar vouc'hal.

*Flac'had :* javedad.

*Floken :* botoù floken a zo botoù re frank, ma 'z eus re a lec'h enno evit an troad; bez' e lavarer ivez dilhad *floken*, re ledan.

*Goulad :* gourhedad.

*Gwak :* bouk (« bouk » a zo dianav); « *gwak eo an amann e-pad an hañv* »; *avaloù gwak* a zo avaloù pezell, blot; Sl. ouzh *Krank*. *Pesked gwak :* ar pesked a zeu buan da vezañ gwak er-maez eus an dour, dreist-holl ouzh an heol, ha diaes int da werzhañ neuze. Aet eo ar ster war ledanaat hag e lavarer en deus ur bugel eskern gwak, da lavarout eo gwan, re zistart; eus ur c'hrennard e leverer : « *re wak eo e eskern d'ober labourioù kalet* » ; un den wak a zo un den izil. Mar deo moñselloù ur vag re wan, distart, o vezañ m'eo an ezen re wan pe re bell an eil diouzh egile e leverer : « *ur vag gwak eo; gwak eo he moñselloù* ». A-wechoù erfin e talv *gwak* kement ha re zister; eus ur vag re vihan da vont en donvor e leverer : « *re wak eo* ».



*Gwalleur* (ha *gwaller, gwallar*, a-wechoù *gwalldeur, gwalldar*), a zo anv-gwan er Gelveneg, hag e talv « techet da zrougober » : « *ur c'hi gwalleur* », ur c'hi a beg (Sl. *Pegañ*), « *un den gwalleur* », un den a sko; « *ur marc'h gwalleur* », ur marc'h a wink.

*Halañ :* sachañ, tennañ war; « sachañ » a zo dianav; *halañ* a zo implijet kalz : « *hal war ar skout* », « *halomp war ar gordenn* », « *halet hon eus an eor er vag* ».

*Hirder, hirded* a zo dianav; ne leverer nemet *hirentez*, evel *ledanentez, uhelentez*.

*Chalpal :* harzhal (« harzhal » a zo dianav) ; ur *chalpadenn* a zo un harzhadenn.

*Chaok : kalm-chaok* a zo kalm plat, kalmouch; o komz eus an avel, e vez lavaret *emañ deuet chaok, chaok eo deut*, da lavarout eo sioulaetmik eo an avel.

*Chaokañ, chaokiñ : chaokañ* a zo distardañ ur gordenn, bihanaat ar stenn war un dra bennak, lezel da vont, — dre vras, ar c'hontrol da *halañ :* « *chaok ar skout !* », hira ar skout un tammig; « *chaok an dris !* » distenn an dris; « *chaok war ar vaol !* » lez ar vaol da dreiñ ez dieub (p'eo deut ar vag re gloz d'an avel); « *chaoki a ra* », sioulaat a ra an avel.

*Cheunañ :* sunañ; « *ar c'hrouadur a cheun e viz* », « *ar pesk ne ra nemet cheuna ar vouedenn* » ; *cheunañ* a zo ivez « truchañ » o c'hoari ; « *trucha* » amañ a vefe kentoc'h amprestañ arc'hant en un doare dihetus.

*Laosk* (distaget « *losk* » evel « *chok* » evit *chaok*) : « *ur skoulm laosk* », ur skoulm distart : « *fardet fall eo ar skoulm, laoskaat a ray !* »

*Linenn : labourat war e l.* a zo pesketa en e berzh e-unan, hep rannañ gant den all ebet.

*Lukachenn* a zo glav munut, ur vrumenn hag a c'hleb.

*Marc'hsot :* genaoueg; an daou c'her a vez anavezet hag implijet ken ha ken.

*Marvell* gg., l. *Marvilli :* laonenn ur gontell, un aotenn.

*Mazaouiñ :* gwastañ, distresañ. Eus ur bugel hag en deus gwastet un dachennad bleuniou e leverer : « *mazaouet en deus ar fleur* » ; eus un den, moc'het gantañ e labour, « *an dra-mañ a zo mazaoui traoù* » ; eus ur vag gwallaozet war ar rec'hier, « *mazaouet eo bet ar vag war ar c'herreg* » ; mazaouet a dalv ivez « ne c'hellor ket implijout ken » ; an anv mazaouer a zo divoazetoc'h.

*Nourbabañchoù :* an *nourbabañchoù* a zo ar stalafioù (« stalaf » a zo dianav); merzit e tistager « *an nour* » evit « an nor » er Gelveneg : hag e ve « dor » er ger-mañ ?

*Paner :* « labourat war e baner » a dalv dres kement ha « *labourat war e linenn* », — sell. ouzh *linenn.*

*Paniñ :* a vez lavaret eus al lien, pa zeu an avel d'e c'hwezhañ a-ziadreñv ; « *arabat dont re gloz* (d'an avel), *pe e pano da lien* ».

*Peg, kaout P. en :* a zo « kaout krog en »; « *ma c'hellan kaout peg, ne zistagin mui* »; « *dalc'h peg mat er gordenn !* ». Ur ster diverzek a zo dezhañ ivez : « *ma c'hellan kaout peg warnout, te e kousto dit ker da droioù fall !* » da lavarout eo « ma kavfen an tu wårnout.

*Pegañ* a zo implijetoc'h c'hoazh eget *kaout peg :* « kregiñ » ne reer ket gantañ, « dantañ » n'eo ket anavezet. « *Ar pesked a beg* », « *diwall diouzh ar c'hi, pegañ a ra* », « *peg em brec'h, peg start !* » Eus un den argadus : « *hemañ a beg !* ». « *Pega* » n'eus tamm ebet gantañ ar ster « lakaat peg, kaot »; evit se e leverer amañ « *staga* » pe « *koli* ».

*Pesked loul* : pesked bihan didalvez ; munus ; balav.

*Pilorenn,* l. *Pilored :* rigadell, kokez, pelurenn ; *P. ridet :* kokez; *P. gwerzh :* pilored dibabet evit o gwerzhañ.

*Plantañ* : skeiñ gant; « *plant unan gantañ dre an dent!* », « *plant gantañ ur pezhioù 'barzh er genou!* », « *plant gantañ div pe deir!* » Div pe deir... flac'had, — ne deer ket kalz pelloc'h morse. Sl. *dav, tamm.*

*Rabeoù :* arc'hant tuet evit dispignoù an den e-unan; « *ma fell dit mont da bardon Pleur* (Ploveur) *ne t'eus nemet diwall* (tuañ) *rabeoù* »; bez' ez eo ivez an arc'hant roet d'an dud yaouank gant o c'herent evit o flijadur : « *hirio 'mañ ar sul, mamm, ober* (reiñ) *a rez din va rabeoù ?* »

*Renkañ* pesked a zo difastañ pesked; ne lavarer na « difastañ », na « didorañ », na « difritañ ». « *Ne vourran ket o renka pesked!* »

*Rip* skolpoù; « ober rip », ober skolpoù.

*Riset* a dalv da lavarout ur bern traoù. Daou zen en em gann, an hini a drec'h a lavar : « *emañ riset ganin* »; un den gloazet d'ar marv a lavaro : « *emaon riset* »; dirak un den o vont da veuziñ hep ma c'hellfed e sikour : « *riset eo* ». Talvezout a ra ivez da verkañ traoù nebeutoc'h trist; ur vag a dremen dirak un all : « *Setu 'mañ riset an hini a oa bremaik da genta* »; eus ur

vandennad soudarded faezhet : « *emaint riset* »; eus ur pesk klaviet : « *riset eo* ».

*Rumm* a dalv « ur re, daou »; ne leverer kammed « ur re votoù »; hogen « *ur rumm voutou* », evel « *ur rumm varou* » (« *barou* » = loeroù). Lavaret e vez, avat : « *ur c'houblad loened, ur c'houblad tud yaouank* ». « *Ur c'houblad* » hep-muiken a dalv « daou c'hevell » : « *ur c'houblad a zo ganet de'i* ».

*Sec'h*, — sed amañ un nebeut troioù-lavar gant « *sec'h* » : « *ar glorenn sec'h* », ar c'houc'h hep paramantoù; « *ar wern sec'h* », ar wern hep lien na kordenn ; « *an delez sec'h* », an delez distaget diouzh ar wern vras. Sterioù all : « *un taol sec'h* » pe « *un taol perch* », un taol gwenn ; « *pesked a zo? — N'eus ket, 'maon sec'h!* »; « *lakaat ur vag war ar sec'h* » a zo hel lakaat en ul lec'h ma ne deuy ket ar mor ; « *debri avaloù-douar* (16) *sec'h* » a zo ober ur pred gant avaloù-douar ha tra ken. « *Emaon sec'het, sec'het on* » a dalv kement ha « *riset on* »; « *sec'het on gantañ* », faezhet on gantañ; « *emaon sec'het gantañ* », va lazhet en deus. Ur pesketaer, o komz ouzh ur pesk en deus tapet, a lavaro : « *deus amañ, sec'het out !* ». « *Chom da zisec'ha* » a zo chom da c'hortoz en aner.

(*Da genderc'hel.*)

(16) Distaget alies « *avalouar* ».

TI-MOULEREZH AR C'HREIZ — ROAZHON

*Ar Merour* : Y. DREZEN.



**ARZ**

LANGLEIZ. — ENE AL LINENNOU (Skridoù Breizh).

**LEVRIOU SKOL**

Yann SOHIER. — ME A LENNO (Ti-moulerezh Kreiz-Kêr).

**EVIT AR RE YAOUANK**

X. HAAS. — LOMMIG (Skridoù Breizh).

X. V. H. — UL LEVRIG DA LIVAN (Skridoù Breizh).

KONTADENNOU A VRO-SKOS, troet gant Roparz HEMON (Skridoù Breizh).

SINDBAD AR MARTOLOD, aozet gant Roparz HEMON (Ti-moulerezh Kreiz-Kêr).

**DIWAR-BENN AR YEZH**

Roparz HEMON. — METHODE RAPIDE DE BRETON (Skridoù Breizh).

Roparz HEMON. — ALC'HOUEZ AR BREZHONEG EEUN (Skridoù Breizh).

Roparz HEMON. — COURS ELEMENTAIRE DE BRETON (Ti-moulerezh Kreiz-Kêr).

Roparz HEMON. — DICTIONNAIRE BRETON-FRANÇAIS (Skridoù Breizh).

Roparz HEMON. — AN DOARE-SKRIVA NEVEZ (Ti-moulerezh Kreiz-Kêr).

Roperzh AR MASON. — LE VANNETAIS UNIFIE (Skridoù Breizh).

**LEVRIOU DINDAN AR WASK**

LANGLEIZ. — ENEZ AR ROD (Ti-moulerezh Kreiz-Kêr).

Roparz HEMON. — DICTIONNAIRE FRANÇAIS-BRETON (Skridoù Breizh).